GWALARN

Niv. 160

KERZU 1943

19-vet BLOAVEZH

**ALI A BOUEZ**

*Pep niverenn* Gwalarn *a goust dimp bremañ war-dro* 8 *lur* 50, *hep kontañ hor mizoù-burev. Da lavarout eo,* 12 *niverenn a goust dimp* 102 *lur. Ret eo dimp goulenn hiviziken* 100 *lur ar bloaz digant hor c'houmananterion. Lakaat a reomp da* 200 *lur ar c'houmanantoù a enor, evit gallout kas un nebeut niverennoù evit netra d'al levraouegoù ha da dud re baour da baeañ.*

## TAOLENN





# KANAOUENNOU DA VIVIEN

## *gant* ABEOZEN

*Notenn.* — Ar barzhonegoù-mañ a zo bet savet evit tonioù iwerzhonat, kendoniet ha kempennet evit laz-seniñ gant Andrev Vallée. An tonioù I ha III a zo bet dastumet gant ar sonerezhour e-unan. An tonioù evit ar pezhioù II, IV, V ha VI a zo anezho niverennoù 39, I, 42 ha 15 eus un dastumadenn tonioù-pobl Iwerzhon gant Joyce, *Ancient Irish Music*, embannet e 1855.

Talvezet o deus ar barzhonegoù-mañ d'un abadenn skignet gant Roazhon-Breizh d'ar 6 C'hwevrer 1943. Kanet oa ar c'hanaouennoù gant Yann Dahouet ha Mona Pesker.

### I

### WAR-DU DOUAR AR YAOUANKIZ

*Pa fuilh miz Ebrel en hor c'halon*
*erc'h frondus avalenn ar garantez,*
*fur eo dimp soñjal, war-lerc'h ar bleunioù bresk,*
*e vo gwentet an deil gant an avel.*

*An hent a dregern dindan hon treid.*
*Hor mouezh a bign sklaer en avel ar beure.*
*Dindan an oabl splann, e sklerijenn skedus,*
*bale ' reomp, sart, war-du ar pal kuzh.*
*Gout a reomp ervat : dorn rust an tonkadur*
*hon gloazo un deiz gant samm ar reuz.*
*Diboell eo, avat, ar re a chom a-sav*
*gant aon rak an doan a zeuy un deiz.*

■

*Pa grazo Gouere gant e vannoù*
*an edoù fiñvus en douaroù sioul,*
*ez aimp da zistanañ hon izili skuizh*
*er stêr a voud e skeud an halegoù.*

*An hent a dregern dindan hon treid.*
*Hor mouezh a bign sklaer en avel ar beure,*
*Dindan an oabl splann, e sklerijenn skedus,*
*bale ' reomp, sart, war-du ar pal kuzh.*
*Gout a reomp ervat : dorn rust an tonkadur*
*hon gloazo, un deiz, gant samm ar reuz.*
*Diboell eo, avat, ar re a chom a-sav*
*gant aon rak an doan a zeuy un deiz.*

■

*Pa zeuio ar Goañv da skourjezañ*
*hon divjod gant avel lemm e c'hlac'har,*
*da zorn em hini, a va ene, kerzhomp,*
*ennomp spi pennek an Nevez-Amzer.*

*Er fank hag en dour, a gammedoù skuizh,*
*hent a raimp, dispont, dindan ar c'hoabr izel.*
*Bouzar e chomimp ouzh galv an dizesper :*
*start ar c'halonoù na ziskredont ket.*
*Ar Goañv ' c'hell stignañ frim dindan hon treid*
*ha stardañ warnomp euzh e nozioù,*
*ar c'heuz ' zo ennomp d'an hañvoù bev ha splann*
*ouzh da galon klosoc'h am stardo.*



II

## DISKAR-AMZER

*Moug an Diskar-Amzer war an derv a ziwade.*
*Flamminañ ' rae ar fav en heol o vont da guzh.*
*Deil skañv ar gwez pupli, ar glasten hag an onn*
*a strewe al letonenn gant o aour morlivet.*

*Er bodoù roz diwisk e vane speg rozennoù,*
*broñsoù, gwadek o liv, krizet en aer yenoc'h*
*a zisliv glas an oabl. Diskar-Amzer a stroll*
*ur c'hinkladur roueel da zegemer ar Goañv.*

*Evel da ganmeuliñ ur serr-noz berr a lorc'h,*
*ul laz-seniñ du-hont, gant kouevrennoù an trec'h,*
*a skigne tonioù brezel, dianav d'ar vro-mañ.*

*Met, e traoñ al liorzh, hor bezvenn ger ' zo noazh,*
*hag he bleñchoù krenus, stouet war-du an douar,*
*' zo e kañv eus an Hañv, flamminek en hon eñvor.*

III

## ROZENN MIZ DU

*Ar rozenn a weñvo dindan anal miz Du,*
*hogen Mezheven splann ' zo c'hoazh bev en he frond,*
*dedennus ha tanav, ma trid ennañ fenozh*
*ene mezevennus an Hañv kaer aet da get.*

*Dit em eus degaset rozenn Gala-Goañv.*
*Selaou ouzh ar gentel a ro en ur vervel*

ar vleuniennn gizidik, gwad ha goularz he liv,
a oar ez eo Ebrel bugel d'ar miziou skorn.

Ifern an anoued, risklus d'ur galon vresk,
n'eo ken un harlu berr d'ar rozenn divarvel.
Ar reuziad ne bado nag e ankeniou lous.
Gweñviñ ' oar ar rozenn evit kaeroc'h genel.

## IV

## EL LIORZH NOAZH

Dibourc'het gant Kerzu e sae moug hag aour.
Hon huñvre en harlu, gant ar gwennilied,
etrezek Tir na n-Og, a-denn askell a sko
davet an hañv hep goañv hag ar bleuñv divarvel.

An deil sec'h er vali, sklintin dre ma kerzhomp,
' zo 'vel ur pallenn-kañv. War an oabl marellet,
ar skourroù du rouestlet a stign kael ar gaoued
ma kan enni, pennek, ur voualc'h hec'h-unan-penn.

War al liorzh krenus e plav 'vel un dudi.
En nivlenn o leñvañ d'an eürioù kaer steuziet
e c'halv an evn gredus trec'h an heol alouber
a zegas d'ar vuhez an holl ebrelioù marvet.

Eveltañ leun a c'hred, daoust d'an oabl dislivet
a-us da zigenvez dic'hlasvez ar runioù,
gortozomp ma spego diweuz an heol yaouank
un añ madelezhus war hon tal sederaet.



## V

## BREKILIEN

Garlantez-hud an eurioù prim
a enaouas en hor selloù,
perlez doaniet pe wenvidik,
o skleurioù teñval pe lirzhin.
Kanet hon eus a-hed an hent,
d'an holl baradozioù kollet,
ar ganenn-hud a selaouer,
skignet eus ar bedoù berzet
d'an drouziwezh ha d'an arvar.

An anken eürus hon gwaskas,
n'heller pelloc'h he disoñjal,
ha n'hell genel en hon askre
nemet bennozh ha trugarez,
dindan daskren an daeloù glizh,
fennet gant kevrin an nozioù
war dal wenvidigezh garv
an devezhiadoù bestl ha mel,
bleunioù traonienn hor c'harantez.

Digor eo neved Brekilien
hepken d'ar c'halonoù gredus
a oar gedal war al lanneg
ruzell ar beurevezhioù lemm,
mui tra enno oc'h enebiñ
ouzh an dudi peurzirollet,
gloaz karadek, eurvad nec'het,
bepred efedus o breoù
er stivelloù hon dic'hoantas.

VI

AR FEUNTEUN-HUD

*A-dreuz hentoù don ha lanneg divent,*
*an tevenn displann hag ar c'hoadoù kuzh,*
*d'hon ergerzhadenn hon eus klasket pell*
*un herberc'h asur ha seven e beoc'h,*
*ha n'hon eus kavet 'met anken voutin*
*O klask hor breviñ gant javedoù dir,*
*hogen striv pennek hon emzalc'h reudet*
*a viras ouzhimp ar stokoù mezhus.*

*An droellenn-hud ma vev hon huñvre*
*kloz a zo chomet ouzh al lammoù vil,*
*mibien widreüs an arvar a grign*
*gant e zent loudour ar c'halonoù faezh.*
*Dalc'het hon eus glan, e don hon ene*
*saour hor pokoù dec'h hag, a galon start,*
*ergerzhet hon eus bevenn an islonk*
*ha ribl ar froud du, leun a c'harmoù doan.*

*Gout a reomp ervat : enlouc'het e chom,*
*evit ur biken, hor roudoù dister,*
*en traezh disac'hus, war-nij gant ar gwent.*
*Pep Ebrel yaouank o c'havo divoulc'h.*
*War lez ar feunteun ma evomp enni*
*disoñj treuzwelus hon tonkadur-don,*
*kenvevet hon eus momedoù difin*
*hag esmae berr ar galon beurbad.*



# MARV ER GÊR

## Pezh-c'hoari gant Fant R. MEAVENN

*TUD AR C'HOARI*

LIZ — CHANN — ANTON

*Emeur e ti un den-a-vor e Bro-Leon. Marv eo eizh deiz 'zo. Emañ an intañvez, Liz, oc'h evañ kafe gant c'hoar an hini marv, Chann, a zo plac'h yaouank kozh, ha kemenerez eus he micher. Emaint er sal vras en traoñ, e-touez an arrebeuri eus ar vro hag an holl draoù a vro estren bet degaset gwechall gant an hini marv. A bep seurt ez eus, armoù dreist-holl, ha pennoù koad du renket ingal war ar mogerioù. An noz a zo deuet, koan a zo bet debret. Pell 'zo dija he deus lavaret Chann e rankfe mont d'he gwele, er gambr war lein.*

Chann. — Nann, Liz, amzer 'zo. N'ouzon ket ha ma 'z oc'h graet eveldon c'hwi ivez. N'on bet morse evit komz eus traoù sirius goude koan. Chom a reont war va c'halon ha ne c'heller ket kousket goude se. N'oc'h ket skuizh, c'hwi ? C'hoant am eus da vont da gousket, evit gwir... ya, vat, ur banne kafe ho pije c'hoazh ? Ne rankfen ket sur... Ma vijen en ho lec'h, e stlapfen an holl bennoù du-se e-barzh an tan. Dañjerus int.

Dañjerus int, m'hel lavar deoc'h. Lavaret e vije o deus un dra bennak da lavaret.

LIZ. — N'int ket bev, Chann. Kemerit un tamm sukr. Petra o dije da lavaret ?

CHANN. — Evel m'o dije gwelet un dra bennak en ti-mañ.

LIZ. — Meur a dra o deus gwelet... Ho preur a naetae anezho bep gwener. Ha marv eo d'ur gwener ivez.

CHANN — Ganet d'ur gwener, marv d'ur gwener. Pep hini, a gav din, en deus un devezh dezhañ e-unan e-giz-se... hag ez eus devezhioù a gasaan me, al lun, ar merc'her, n'ouzon perak. N'eus ket un devezh hag a zo deoc'h... Nann ? Souezhus e kavan ac'hanoc'h, Liz. Mestrez-skol oc'h chomet atav. Lavaret e vije emaoc'h e-touez tud hanter ziot hag hanter zrouk, evel bugale, ha neuze n'hoc'h eus fiziañs nemet ennoc'h... Sellit, sot on bet da gemer kafe ur wech all. Santout a ran va c'halon o piltrotat....

LIZ. — Skuizh ez oc'h, Chann. Labourat a rit un hanter re.

CHANN. — O, ne ran ket mui. Dres evel va breur e teuin da vezañ moarvat. Dec'h e selaouen ouzh va c'halon e-pad an noz. Mont a rae evel un treñ-patatez diviet. Ne gleven nemeti en deñvali-jenn, hag ar razhed...

Gwechall, Liz, en ti-mañ e oant dañserien dis-par, ar razhed. Bremañ int labourerien. Ret e vije deoc'h kaout ur c'hazh pe kemer arsenik. N'hoc'h eus ket soñjet prenañ arsenik morse ?

LIZ. — Nann, sur, perak ?

CHANN. — Met evit ar razhed-se evel just.

LIZ. — Me 'm eus aon rak an holl loened.



CHANN. — E-giz ur gwir vestrez-skol, a lavaran deoc'h, e-giz ur plac'h savet e kêr... Atav ez eus bet razhed amañ. Karout a raen selaou outo, e-pad an noz. Soñjet em eus em bugaleaj, a zo bet ken hir, ken hir.

LIZ. — Ar bugaleaj a vez bepred re hir.

CHANN. — Marteze a-walc'h. Hag en ti-mañ e kreden klevet a-greiz-holl, hep soñjal, mouezh va mamm, mouezh va breur. Soñj hoc'h eus eus mouezh va mamm pa oa mezvez ?

LIZ. — Met, Chann...

CHANN. — Gouzout a ran. Ne oa ket ho mamm deoc'h. Ur vamm-gaer a c'hell ober n'eus forzh petra, ne c'hortozit nemet displijadur diouti. Marv eo avat, dre c'hras Doue. Marv eo va breur ivez... Ret eo da bep hini mervel, a drugarez Doue. Ha ne vije ket lavaret pa weler an holl ardoù a ra an dud war-lerc'h o zud marv. Daoust hag ez omp bet graet da badout ? Ma, petra ' fell deoc'h, ken iskis eo spered an den, ker pell diouzh ar wirionez, n'eus nemet gwelet ar gevier a zo er c'hrenn-lavarioù, ar re anezho n'int ket diot penn-da-benn, evel :

*Keuz a-raok pa n'eus ket,*
*Keuz war-lerc'h ne dalv ket.*

Pebezh sotoni... Ar marv da skouer, me a zo sur e teu deoc'h e-giz ar c'housked pe ur bugel, d'an diaesañ. Ne vije ket diaes lazhañ unan bennak pa ouzer petra eo ar marv e gwirionez.

LIZ. — Met, Chann...

CHANN. — Setu, n'eus ket tu da gaozeal. Gant gerioù e vezit kaset en tu all eus ho soñjoù. A, sellit, me ' zo ' vont da gousket bremañ avat. Ul levr a gemerin evel dec'h da noz. Lenn e-barzh

va- gwele, ha dijuniñ, ivez... A-wechoù, Liz, e savan d'ober va dijuniñ, hag ez an en-dro e-barzh va gwele da zebriñ. A, va Doue, setu plijadurioù ar plac'hed yaouank kozh....

LIZ. — Gellet ho pije dimeziñ, Chann.

CHANN. — Un tammig muioc'h e vijen bet dimezet, va Doue. D'ar mare-se ne gerzhen mui war an douar ha ne sellen mui ouzh an horolaj. Ma, ma. Ken buan ha tra e vijen aet skuizh gantañ goude an eured, c'hwi ' oar penaos e vezen pa oan yaouank. Nann, ne ouzoc'h ket : heñvel e oan ouzh va breur. Gwelloc'h eo chom hoc'h-unanpenn p'emaoc'h e-giz-se, n'eo ket gwir ?

LIZ. — Ho preur a oa un den mat, Chann.

CHANN. — Ya 'ta, un den mat. Ne ouien ket petra e oa un den drouk a-raok ma vije deuet en-dro eus ar C'hreisteiz hennezh. N'ho poa nemet sellout outañ.

LIZ. — E zaoulagad...

CHANN. — Dres.

LIZ. — Met ne raen forzh, Chann. Diseblant oan deuet.

CHANN. — Truez am boa.

LIZ. — Ar vuhez a oa e-giz-se.

CHANN. — O, n'eo ket. Me 'm eus klasket evañ neuze evel va mamm. Met ne oan ket avañsetoc'h. Ar c'hontrol eo. Ker sklaer e teue diabarzh va fenn ma welen pep tra du war wenn, kalz gwashoc'h eget boas. Avañsetoc'h, avat. Ha c'hwi ' vije bet kemend-all evidoc'h. N'hoc'h eus ket ur penn da c'hellout evañ. Ur penn leun a basianted



hoc'h eus, penn unan en deus gortozet rummadoù bugale berrboell da respont goulennoù ar c'hatekiz, n'eo ket gwir ?

LIZ. — Marteze, avat. Me n'ouzon ket.

CHANN. — Leun a basianted da welet, kompren a rit, da welet. Ha dindan ez eus tan. Al levr tev-mañ a gemerin, mar plij deoc'h. N'it ket da gousket c'hwi ?

LIZ. — Nann, ket diouzhtu.

CHANN (*o sellet ouzh al levr*). — Daoust hag e vefe anv an den yaouank en deus leñvet da zeiz an interamant ?

LIZ. — Ya.

CHANN. — Perak en deus leñvet, Liz ? Met, penaos e c'hellfec'h gouzout ? Hag e c'heller leñvañ evit kement a abegoù. Gwechall e leñven bemnoz e-barzh va gwele. Tremen a ra, sur, met da gentañ oc'h tuet da grediñ ho pezo un dra bennak dic'hortoz dre forzh leñvañ. Petra ' ra ar paotr-se ?

LIZ. — Mestr-skol eo.

CHANN. — Hañ ! Mestr-skol. Hañ ! Hag e leñve. N'oa nemetañ o leñvañ.

LIZ. — Ya.

CHANN. — Ur paotr mat eo ?

LIZ. — Ya.

CHANN. — Ma, gwell a se. Mont a ran da gousket erfin ivez. Nozvezh vat, Liz.

LIZ. — Kouskit mat, Chann. Ma 'z eus un dra bennak hag a vank deoc'h.

CHANN. — O, ya, diskenn a rin.

II

*Liz a chom hec'h-unan-penn, difiñv, kollet en he soñjoù. Skeiñ a reer ouzh an nor ha kerkent goude e teu ar mestr-skol e-barzh. Yaouank eo, bras ha kaeroc'h eget ne vez ar vistri-skol war ar maez, bev-tre da welet. E anv a zo Anton.*

ANTON. — Evel just ez eus c'hwez ar c'hafe amañ. Petra a rafec'h hep kafe war un enezenn didud ?

LIZ. — Ya sur, azezit, petra ' rafen ? C'hwez ar vakañsoù a zo warnoc'h, ha liv an hañv.

ANTON. — Ar porpant nevez eo. Hag ul lizher am eus bet. Ne chomin ket pell fenozh. Deuet on da rentañ deoc'h ar re-mañ ha kemer reoù all mar plij. Hemañ, sellit, ne dalv netra. Hemañ a zo gwelloc'h, nemet kalz re speredek. N'eus ket unan anezho a zo bet skrivet abalamour ne c'helle ket chom hep bezañ skrivet.

LIZ. — N'eus nemet al levrioù a gont evidoc'h. Kemerit ur banne kafe c'hwi ivez. Lavaret hoc'h eus ho poa bet ul lizher.

ANTON. — Ya.

LIZ. — Keloù mat ?

ANTON. — Ya.

LIZ. — Gwell a se.

ANTON. — N'eo ket al levrioù hepken a gont evidon.

LIZ. — Nann.

ANTON. — Laouen e oan, sur, p'em eus anavezet ho kwaz da gentañ da zont amañ da gerc'hat levrioù ha da gaozeal, ken alies ha bemnoz, a-



wechoù. Heñvel e oamp evit traoù ' zo, ne gav ket deoc'h ?

LIZ. — Ya, sur.

ANTON. — Lavaret e vije n'oc'h ket sur. Evel just ne oan ket un den eveltañ. N'em eus ket bevet, me. Gortozet em eus, en ur sellout ouzh an deiziadur. C'hwi ' oar, c'hwi a zo bet oc'h ober skol ivez. Ne reer nemet kontañ an devezhioù, hag o renkañ hag o direnkañ evit gouzout peur e vo graet ar genstrivadeg jediñ hag ar genstrivadeg istor. Pa selaouen outañ e soñjen : « Ma labourfen da dec'hout kuit, ma studifen bemnoz... » Netra nemet ar soñjoù-se dija a oa un tec'h. Hag ennoc'h e soñjen ivez, ya, gwir, penaos e seblante ar vuhez bezañ aes evidoc'h, evel m'ho pije bet ur c'hevrin bennak d'ho sioulaat, d'ho laouenaat, ya, gwir..., sot eo ?

LIZ. — Ur c'hevrin a oa. Ha yaouank ez oc'h.

ANTON. — Ne vin ket atav. Hag en ur soñjal ennoc'h e-giz-se... Ya, sot eo da lavaret marteze, soñjal a raen : « Poent eo din dimeziñ, rak memes tra... »

LIZ. — Ya ?

ANTON. — Netra.

LIZ. — Peur emaoc'h o vont kuit ?

ANTON. — A-benn eizh deiz moarvat, n'ouzon ket c'hoazh, gortoz a ran unan bennak, dres.

LIZ. — Da zont amañ ?

ANTON. — Ya.

LIZ. — Amzer ' zo neuze, evel e lavare va c'hoar-gaer bremaik. Un dra am eus da lavaret deoc'h, diaes. Marteze e skrivin kentoc'h. Diaes eo, abalamour n'anavezit ket ac'hanon mat

ANTON. — Eo, avat. N'on ket fall da varn an dud. Ho kwaz, da skouer, diouzhtu em eus gwelet pebezh teñzor am boa kavet, ha penaos e kare ar vuhez dre natur ha n'eo ket evel tud ar vromañ, en ur c'hortoz un dra bennak da c'hoarvezout... Piv a zo o tiskenn ?

(*Unan a zo klevet o tiskenn gant diri-diabarzh an ti.*)

LIZ. — Va c'hoar-gaer eo. Ha setu unan n'anavezit tamm.

CHANN (*a zeu e-barzh*). — Ho tirenkañ a ran ho-taou ? Liz, ur werennad dour, mar plij, da lakaat va dent da drempañ evit an noz. C'hwi a zo an hini en deus leñvet da zeiz an interamant, 'keta ? Azezit 'ta, arabat chom en ho sav dirazon. N'on nemet ur plac'h yaouank kozh. Ne vern peseurt gwerenn a raio. Liz, arabat deoc'h klask pelloc'h. Pebezh amzer vrein evit ar miz, 'keta? Liz, ne c'hellin mui kousket. Ma n'ho tirenkan ket, ur banne kafe am bo c'hoazh ? Azezit 'ta, den yaouank.

ANTON. — Poent bras eo din mont kuit.

LIZ. — Amzer hoc'h eus.

CHANN. — Amzer en deus, sur, azezit, azezit, me a chomo amañ. Perak oc'h aet da leñvañ e-pad an interamant ? An dra-se eo en deus lakaet ac'hanon da brederiañ...

LIZ. — Marteze ne ouzoc'h ket, Chann, e oa Anton mignon bras d'ho preur. Dont a rae amañ bemnoz, koulz lavaret.

CHANN. — Dres, mignon d'am breur. Ha neuze ne gomprenit ket nag an eil nag egile ? Ne ran forzh ebet ma 'z oc'h en em glevet ho-taou. Gwazh a se evitañ.

ANTON. — En em glevet d'ober petra ?



CHANN. — Va Doue benniget, daoulagad am eus. Gwazh a se evitañ. Eñ hag a grede abaoe pell ne vije ket marvet er gêr abalamour d'ur sorserez bennak a vro estren he doa prometet dezhañ e vije bet lazhet. Ha div wech a-raok kuitaat ar mor e oa bet hanter lazhet, ur wech e Chang-Hai hag ur wech en Haor-Nevez. Ha neuze e oa deuet da grediñ ne c'hellfe ket an Ankou tapout krog ennañ.

LIZ. — Selaouit, Chann...

CHANN. — Selaou petra ? N'emaoc'h ket o vont da lavaret din penaos e c'heller lazhañ un den a zo klañv e galon, gouzout a ran... Penaos eo marvet va mamm, a gav deoc'h ? Ho kwaz a ouie. Ha pa lavaran deoc'h e komprenan ac'hanoc'h ho-taou... Hemañ a zo ur paotr mat, Liz; unan a c'hell leñvañ; va Doue, n'eo ket ho kwaz ho pije gellet lakaat da leñvañ... Ha ma kav deoc'h ez in da lakaat brud fall war an ti-mañ... A-walc'h am eus bet gant va mamm pa 'z ae da zañsal war blasenn an ti-kêr, mezv-dall. N'eo ket bremañ pa 'z on deuet sioul war an oad, ez in da lavaret dezho eo bet lazhet va breur gant e wreg, dre garantez ouzh ur mestr-skol hag a zo mat ha kaer, feiz....

ANTON. — Foll ez oc'h pe n'oc'h ket ? N'hoc'h eus ket a vezh ? (*O treiñ war-du Liz*). Penaos e c'hellit chom e-giz-se ? Lazhet dre garantez, c'hwi ' zo foll pe petra ?

CHANN. — Siouloc'h, siouloc'h, den yaouank. A-benn bloaz, e c'hellot dimeziñ ganti.

ANTON. — Met gant piv ?

CHANN. — Gant an intañvez.

LIZ. — Klevit, Anton, gwell e vije deoc'h mont

kuit. Rak bremañ c'hoazh ne da ket re fall an traoù ganti, met bremaik ne vo ket brav na da welet na da glevet. Alies eo bet e-giz-se. Alies he deus ijinet traoù spontusoc'h c'hoazh. Arabat ankounac'haat oc'h bet c'hwec'h miz e ti ar re foll e Montroulez, Chann. Kement-se...

CHANN. — Brav-tre, Liz, brav e gwirionez. En em zifenn a rit. Kement-se a zo brav, kement-se a vije brav, ma ne vije...

LIZ. — Kasoni ouzhin hoc'h eus bet atav.

CHANN. — Arabat deoc'h klask kompren ac'hanon, paour kaezh Liz, ne c'hellfec'h ket. Marteze e karan ac'hanoc'h, piv ' oar, hag e komprenan ac'hanoc'h. Me n'am bije ket bevet eizh deiz gantañ.

ANTON. — Mont a ran kuit.

CHANN. — Amzer hoc'h eus. Petra hoc'h eus da lavaret ? Aon hoc'h eus bremañ ?

ANTON. — Razoc'h ?

CHANN. — O, ket. Aon da vezañ tapet a-gevret ganti p'ho pezo gouezet ar pezh am eus da ziskouez...

LIZ. — N'hoc'h eus netra.

ANTON. — N'em eus ket aon, hag un dra c'hoazh a lavarin a-raok mont kuit. Me 'zo ' vont da zimeziñ ar miz a zeu. Lavaret he deus ya, hag em eus bet al lizher hiziv. Sklaer eo ? Komprenet hoc'h eus ? Ma karfec'h dont d'ar skol, Liz, ha n'eo ket chom gant ur follez. Lec'h a zo e ti ar rener hag e vije lavaret ez oc'h klañv pe un dra bennak e-giz-se. Ar plac'hed yaouank kozh, ya...

LIZ. — Kit kuit, Anton, mar plij. Chom a rin.

ANTON. — Me a c'hellfe chom ivez ; marteze, ganeoc'h.



LIZ. — Nann, avat, kit bremañ.

*(Anton a ya kuit goustadik en ur saludiñ reuttre Chann. Un dornad-fiziañs da Liz. Chom a ra an div vaouez o-unan. Ne lavaront tra e-pad ur pennad hir a-walc'h.)*

CHANN. — Neuze ne ouie ket ?

LIZ. — Nann.

CHANN. — Ha n'ho poa morse diskouezet dezhañ... ho karantez ?

LIZ. — Nann.

CHANN. — Ha bremañ ez a da zimeziñ gant unan all.

LIZ. — Ya. Ar vuhez a zo e-giz-se.

CHANN. — O ! n'eo ket... Ha bremañ ne welin nemet egile, gant e zaoulagad, egile marv er gêr, da virviken....

*(Kouezhañ a ra war he daoulin, ha leñvañ sioul.)*

# ETAIN HAG ALILL ANGUBA

## *Danevell iwerzhonek*

*lakaet e brezhoneg gant Kenan KONGAR*

Eoc'hid Airem (*an Arer*) a zeuas da vezañ roue war Iwerzhon hag ar pemp rannvro a oa dindan e veli. roue pep hini anezho o vezañ en e wazoniezh. Ar rouaned-se a oa neuze Konc'hobar mab Ness ha Mess Gegra ha Tigernac'h Tetbannac'h. ha Ku-Roi hag Alill mab Mata Muresk. Da Eoc'hid e oa kestell Din Fremann e Mide ha Din Fremann e Tethba. Ha muioc'h e plije dezhañ Fremann Tethba eget lez all ebet en Iwerzhon.

Kentañ bloaz ma oa bet anvet Eoc'hid da roue, e pedas tud Iwerzhon da zont da C'houel an Emvod e Temair en arbenn da ziazezañ ar c'hargoù hag an telloù evit pemp bloaz. Hag ur respont heñvel a zeuas dezhañ a-berzh an holl Iwerzhoniz : ne deurveze ket ganto dont d'an emvod e Temair e-ser ur roue hep rouanez, rak ne oa rouanez ebet gant Eoc'hid pa oa bet roet dezhañ ar veli.

Hag Eoc'hid ha kas neuze kannaded dre bep pempvedenn Iwerzhon da glask evitañ ar vaouez pe ar plac'h kenedusañ a c'helle bezañ er vro ;



ha lavarout a reas ne vije gwreg dezhañ nemet unan ha n'he devije bet darempred gant gwaz ebet eus Iwerzhon en e raok. Ur seurt plac'h a voe kavet evitañ e-kichen Inver Kic'hmine, Etain merc'h Etar e oa. Hag Eoc'hid degas anezhi gantañ. rak bez' e oa tre dioutañ. ken dre he c'hened hag he neuz. ken dre he gouenn hag he sked, ken dre he yaouankiz hag he brud.

E dad Finn mab Finnlug en devoa bet tri mab digant ar rouanez : Eoc'hid Faidlec'h. Eoc'hid Airem hag Alill Anguba. E bodadenn Temair e kouezhas Alill Anguba e karantez Etain. hag hi bet dimezet gant Eoc'hid : ne ehane ket e selloù da barañ warni. hag ar selloù-se a oa arouez e orged. En em damall a rae Alill e-unan evit ar pezh edo oc'h ober. hep ma vije se un harp evitañ, rak trec'h e oa ar c'hoant war e c'halloud. Kouezhañ a reas-eñ klañv o vezañ ne felle ket dezhañ koll e enor, ha ne oa ket evit anzav ouzh ar vaouez.

P'edo ar marv dirazañ, e voe lakaet Fac'htna, mezeg Eoc'hid, da vont d'e welout. Hag hemañ a lavaras dezhañ : « Unan eus an daou gleñved a lazh an den ha ne deo ket ar vezeged evit o farеañ. a rank bezañ krog ennout : poan garantez pe boan warizi. » Ne oa ket Alill evit anzav. avat, mezh m'en devoa.

E stad a varv e voe lezet e Fremann Tethba pa 'z eas Eoc'hid da ober un droiad dre Iwerzhon. Ober a reas da Etain chom er gêr evit ma raje al lidoù diwezhañ war-dro Alill : bez' e tlee toullañ e vez. derc'hel ar c'hañv ha lakaat lazhañ e loened.

⁂

Bemdez e teue Etain bremañ d'an ti m'edo Alill

astennet war e wele, evit komz gantañ, e doare ma torras war e gleñved. E-keit ma veze Etain eno ne rae nemet sellout outi.

Houmañ hen gwelas hag a brederias war an dra. Un deiz m'edont o-daou en ti e c'houlennas-hi outañ pe abeg a oa d'e gleñved.

« — Ar garantez evidout », a respontas Alill.

« — Un druez eo e vijes chomet keit all hep komz », emezi. « M'hor bije hepken hen gouezet e vijes bet pareet pell ' zo abaoe. »

« — Hiziv c'hoazh e parefen, mar kerez. »

« — Karan laouen », emezi.

***

Bremañ e teue-hi bemdez d'e welout hag e kempenne dezhañ e benn, e priente dezhañ e voued, hag e skuilhe dour war e zaouarn. Teir gwech nav devezh hag e oa-eñ pare. Hag e lavaras da Etain :

« — Ar pezh a ra diouer din c'hoazh da vezañ peurbare, peur hen roi-te din ? »

« — Warc'hoazh ez po anezhañ », emezi ; « ne garfen ket avat e kouezhfe mezh war an aotrou en e di. Deus eta d'am c'haout warc'hoazh da c'houlou-deiz war an dorgenn a-zioc'h al lez. »

Dihun e chomas Alill e-pad an noz. Deuet mare an emgavadenn, avat, e kouskas ha ne zivorfilas nemet da drede eur an deiz.

Mont a reas Etain d'an emgav ha kejout eno gant un den a oa heñvel ouzh Alill da welout : klemm a rae zoken, gwan evel ma oa deuet da vezañ diwar-goust e gleñved. Ha hi ha komz dezhañ en doare a oa da blijout da Alill.



D'an trede eurvezh, Alill da zihunañ. Edo Etain o tont en ti hag eñ ha sellout tristik outi.

« — Petra a ra dit bezañ trist ? » emezi.

« — Em eus lakaet dit ul lec'h emgavout ha n'edon ket eno evit da zegemer. Trec'h eo bet ar c'housked din hag emaon o tont dres a zihuniñ. Re fraez e welan bremañ n'eo ket deuet ar yec'hed c'hoazh. »

« — Ne ra forzh », emezi, « dont a ra an eil devezh war-lerc'h egile. »

En nozvezh war-lerc'h adarre e chomas Alill dihun, un tantad mat a dan dirazañ ha dour en e gichen evit gwalc'hiñ e zaoulagad. D'ar mare divizet ez eas Etain d'an emgav ha gwelout eno an hevelep den, neuz Alill dezhañ. Pa zistroas d'ar gêr e kavas eno Alill o leñvañ.

Un trede gwech ez eas Etain d'al lec'h-emgavout ha ne oa ket Alill evit derc'hel d'e c'her. Adarre e oa eno an hevelep den.

« — N'eo ket ganez-te em eus lavaret en em gavout », emezi. « Piv out-te hag a zeu amañ d'am c'haout ? An den am eus lavaret dezhañ dont amañ, ne deo ket dre bec'hed pe walle'hoant eo e teuan davetañ, hogen dre ma tere ouzh gwreg roue Iwerzhon e bareañ eus ar c'hleñved en deus gouzañvet. »

« — Dereout a rae gwelloc'h ouzhit dont d'am c'havout. Rak d'ar mare ma veze graet Etain Ec'hride, merc'h Alill ac'hanout, e oan-me da bried. Ker eo bet ar priz am eus roet evidout gant maezioù ha stêrioù Iwerzhon, ha lezet da bouez en aour hag en arc'hant evit da gaout. »

« — Pe anv ac'h eus ? » a c'houlennas-hi.

« — Mider eus Bri Leith. »

« — Petra 'ta a zo bet ouzh hon disrannañ ? »

« — N'eo ket tenn : ardoù Fuamnac'h ha breoù Bresal Edarlam. » Ha Midir a lavaras da Etain : « Ha fellout a ra dit dont d'am heul ? »

« — Nann », emezi, « n'emaon ket o vont da reiñ roue Iwerzhon evit un den ha na ouzon tra eus e gerentiezh nag eus e ouenn. »

« — Me eo », eme v-Mider, « a lakaas karantez evidout e kalon Alill, ken ne deas e gig hag e wad digantañ. Me eo ivez a lakaas pep c'hoant orgedus da vont digantañ, e doare ma n'en devije ket da enor da c'houzañv en abeg dezhañ. Daoust, avat, ha dont a ri ganin d'am bro, m'hel lavar dit Eoc'hid e-unan ? »

« — Hag a rin ! » emezi.

Hag hi distreiñ d'an ti. « Kaer eo e c'hellfemp en em gavout bremañ », eme Alill, « pa 'z on pare, hep m'ez pije bet da c'houzañv ez enor. »

« — A zo mat evel-se », eme Etain.

⁂

D'ar mare-se e tistroas Eoc'hid eus e droiad ha laouen e voe da welout e vreur bev-buhezek. A-greiz kalon e trugarekaas Etain evit ar pezh he devoa graet.



# UN NEBEUT DOAREOU AROUEZIUS E BREZHONEG

*gant NIEDERSTENBRUCH*

Pa studier kudenn doareoù diouti hec'h-unan ur yezh, e tleer he c'heñveriañ ouzh yezhoù arall. Evit pezh a sell ouzh ar brezhoneg, ez eo ar galleg hag ar saozneg dreist-holl a bourvezo dimp peadra d'o feuranavezout. Pouezañ a ra an displegadenn-mañ kentoc'h war an ereadurezh hag ar stumm-prezeg. Pezh a zastumer diwar evezhiañ a laka anat er yezh vrezhonek nerzh galloudus, fromadurezh anat-souezhus, ha poelladegezh displeget-mat.

## 1. — NERZH

An nerzh a vez lakaet anat e brezhoneg n'eo ket anavezet kalz e galleg, tra ma kaver an doare dibarel-se e saozneg, daoust ma ne denn an eil yezh tamm ebet d'eben. Breizhiz a guitaas Bro-Saoz pa voe aloubet ar vro-se gant ar Saozon.

Koulskoude ez eus ur gerentiezh bennak etrezo. a denn da zisklerian ar pleg-se en o yezhoù. Pezh a zo boutin etrezo eo gouenn hanternozel ar pobloù a gomz yezhoù indezeuropek. An nerzh-se eo trospered heverkañ ar ouenn hanternozel, gant he nec'hañs oberiataus, a vount an den etrezek pellderioù an ec'honder hag a redi anezhañ da oberiañ gant ur c'hreñvder didrec'hus.

Unan eus ar skouerioù anatañ dimp da ziskouez nerzh ar brezhoneg eo ar pouez-mouezh, a gouez peurliesañ war an eildiwezhañ silabenn, hag aunan eo ar brezhoneg war se gant ar yezhoù keltiek all hag ar re c'hermanek.

Da vras e tenn ar *c'hreñvaat* e brezhoneg, e lies doare. Kreñvaat a reer dre rakverboù, a garer kement hag e saozneg hag e svedeg. Anavezetmat eo ar c'hreñvaat dre « eta » e doare-prezeg ar werin : « Piv, eta, a veze dievezh alies ? » Dreist-holl en doare-gourc'hemenn : « Galvit Paol ha Per, eta ! » En hevelep doare, gant « aze » : « 'Piv a c'halvont aze? » Dre « -se » e kreñvaer ar rakverb : « goude-se » e-lec'h « goude ». Karout a reer ivez pouezañ war ur ger, dre lakaat gerioù-diskouezañ e-lec'h ar ger-mell e-unan-penn : « an daol-se », « an dra-hont ». Doublañ ar raganvioù, o zridoublañ zoken, a c'hoarvez alies a-walc'h diouzh boaz ar rannyezhoù (GUIEYSSE, *La Langue bretonne*, Kemper, 1936, p. 66) : « Va merenn-me a zo debret ivez pell ' zo ! » (merkañ amañ an tu-gouzañv) ; « e gambr-eñ ».

Karout a ra kalz Breizhiz pouezañ war an enebekaat : « Din-me eo an dra-se, n'eo ket ditte » ; « Mari a skrivo gant liv du, Anna hi a skriv gant kleiz gwenn ». Lakaat a reer ar raganv-gour, oc'h ober evel-se gant ar ger-rener div wech.

An doare kentañ-holl eo doublañ ur ger :



« mat-mat » (mat-tre), « gouzout a ouzon » (me 'oar ervat) ; e gavout a reer alies-kenañ e brezhoneg. En hevelep doare, dre c'herioù heñvelster: « dre nerzh ha labour » (war-bouez labourat nerzhek), « trouz ha safar ar bed », (kemeret e GUILLEVIC ha LE GOFF, *Gramm. bret. du dial. de Vannes*, Gwened, 1931, p. 132). En *hendiadyoin*-se ec'h adkaver pezh a ra BEHAGEL anezho « Gesetz der steigenden Glieder » (J. F., 1909). Ur bennreolenn eo a gaver e gresianeg, e latin, en alamaneg, e saozneg, gwech ebet e galleg, avat. Atav e vez an eil ger hiroc'h ha kreñvoc'h eget an hini kentañ ; sellit ouzh ar skouerioù-se : ma ne dalv ket an nerzh el labour, ne dalv mann ; oberiusoc'h hag arvarusoc'h eo ar safar eget an trouz.

Bez' e kaver ivez un dro-greñvaat-dre-zoublañ e displegadur ar verb « kaout » : « me am eus levrioù » (levrioù a zo din-me). Dre « bout » ha stumm renet ar raganv-gour e troer « kaout ». Tostaat a c'hellfed ar frazennadur gallek « m'est avis » (ali on). Lusk a oa en indezeuropeg d'ur seurt boazadur ; en heniwerzhoneg hon eus « ni-m-tha » (n'em eus [ket]) hag e ruseg « u menia kniga » (ganin [emañ] al levr). Div wech e vez displeget ar raganv-gour e frazennadurioù evel « me a gav din ».

Alies e kaver kreñvaat dre ziv araogenn ; unan eus an div a vez peurliesañ « da » pe « en » : « evit din-me », « mont war-du ennañ ».

Bez' ez eus e brezhoneg ur meni *phrasal verbs*, verboù hag a vez kreñvaet dre ur rakverb. Hogos dianav eo an troioù-lavar-se e galleg : « passez devant ! » (tremenit a-raok !), « jetez-le dehors » (taolit-eñ er-maez). Paot a-walc'h int e saozneg : « go on », « come back », e svedeg : « följa med », « komma ut », en alamaneg : « geh

weg », « komm her », e brezhoneg : « dont endro », « mont tre », « mont kuit », « mont war-raok », « mont diouzhoc'h », « chom a-sav ». War menoz al lusk pe an arsav e pouez ar rak-verb hag e kreñva ar verb evel-se.

Bez' ez eus c'hoazh doareoù all da greñvaat ar verb, avat, dre « bezañ », « ober », pe « bezañ + stumm-ober ar verb » : « bez' e vin dirak ar gwez-mañ » (bezañ e vin...). Bez' ez eus un nebeut troioù kenheñvel e galleg : « Sitôt le convoi arrêté, je fus l'embrasser et lui dire le cas qui m'amenait » (G. NIGOND, *Marie Montraudoigt*, Paris, Plon, 1938, p. 65 ; e Bro-Vande e c'hoarvez ar romant.)

E-lec'h ar verb end-eeun, « e lenn », e kavomp « lenn a ra ». E galleg kozh e kaver alies « je fais lire » (lenn a ran). Hiziv hon eus « faire de » : « il eût vite fait de grimper par derrière » (Alain FOURNIER, *Le Grand Meaulnes*, Paris, Emile-Paul, p. 198.). Da bouezañ war ar verb e reer gant troioù-lavar heñvelik e saozneg : « I do write ». Da vare an Azginivelezh e talveze an dro-lavar-se « e skrivan » hep mui ken. E basneg e oa paot ar stummoù-se gwechall, n'int ket hiziv. (VAN EYS, *Kenyezhadur ar rannyezhoù basnek*, 1879, p. 266.)

An trede doare da bouezañ war ar verb eo hemañ : « emañ o lenn » ; e galleg kozh e lavared « je suis en lisant » ; hiziv e kaver : « nous étions à causer avec Delouche » (A. FOURNIER, *loc. cit.*, p. 267) ; pe, gant ar ger-mell : « Vous n'êtes pas encore au dormir ? » (DUPÉ, *La foire aux femmes*, Paris, Denoël, p. 230). Keñveriañ ivez : « Ce n'est pas choquant » ; an dro-lavar saoznek eo : « I am coming », ha basnek : « ethorten da », emaon o tont. Kavout a ra an dro-lavar diwezhañ-mañ e ziskleriadur e kengej tri zech a gaver er yezhoù germanek, romanek ha — gwelout ar basneg — ragindezeuropek.



(Emeur o tanzen ur studiadenn a-ratozh war an troioù-lavar-se.)

Alies e vez implijet an tri doare-kreñvaat-se e brezhoneg, tra n'o c'haver nemet dibaot er galleg-bremañ.

Ar stummoù-prezeg diverb eo ivez a zo kreñvoc'h ha goureloc'h. Gwell int d'ar vrezhonegerion : « ur piled en e zorn » (o tougen ur piled...). (Gwened, p. 128). Ivez e stumm an anv-verb, a ya war un dro da ober ger-etre-bremañ, stumm-ober hag anv-verb, hag a saver aes diwar bep verb, evel e saozneg. Graet e vez gantañ evel gant un anv-kadarn. Dre e lies doare-implij eo e verra hag e kreñva ar stumm-prezeg. Vallée a lavar (*La langue bret. en 40 leçons*, St-Brieuc, 1932, p. 213) : « bez' e c'hell bezañ staget eeun-hag-eeun ouzh an anvioù-kadarn da verkañ pal, mennad : *kador-brezeg* (kador da ober prezegennoù), *bombezenn-entanañ* (b. evit lakaat an tan). Implijet paot eo an anv-verb evel doare-dezreveil : *hag eñ mont* (pe *da vont, ha mont, o vont*). « Goudé ar c'hentañ verb en doare-diskleriañ e c'hell bout lakaet e-lec'h an doare-diskleriañ : « Arzur a savas, ha mont ». Bez' e c'hell an anv-verb ober evit an doare-gourc'hemenn, direutoc'h : « ha mont bremañ an holl er-maez ! »

Lamet e vez ar verb alies, en e stumm-anv zoken : « un ti gwenn an talbenn anezhañ » (VALLÉE, p. 214), « deut eo hag eñ skuizh » (daoust dezhañ bezañ skuizh). Ne garer ket an troioù-lavar verbel : « on est merveilleusement consolé » a droer dre « bras eo hor c'honfortañs » (*Gwened*, p. 126). Evel-se e saozneg ivez. An troioù-lavar fetis a vez anataet ivez drezo nerzh ar yezh vrezhonek. Lakaet e vez alies-tre ur ger fetis e-lec'h un anv difetis, evel e saozneg. « Les paroles

d'indulgence » a zeu da vezañ « komzoù tud re vat » (*Gwened*, p. 122) ; « les relations sociales », « an hantiz etre an dud » (*id.*, 124).

Lamedigezh ar verboù-skoazell-doareañ hag ar gomz eeun a brou nerzhuster ar brezhoneg : « oblijet on » e-lec'h « je me vois obligé », « mar achap ganin » e-lec'h « ma lezan anezhañ da achap » (*Gwened*, 126-130).

E brezhoneg evel e saozneg e karer gwell ober gant ar stumm-gouzañv, kaletoc'h ha startoc'h : « sonet ez eus (a zo) » e-lec'h « on a sonné », « lennet eo bet al levr », « the book has been read », e-lec'h « on a lu le livre » (Vallée, 162, 166).

Stumm-emober ar verboù ne gaver e brezhoneg nemet en hevelep degouezhioù hag e saozneg : implijet e vezont hepken ma vez renet an ober a youl anat hag en un doare mennek etrezek ar sujed : « en em veuziñ » a zo « beuziñ a-ratozh-kaer ». A-hend-all e lamer ar raganv-emober : « sav ! », e saozneg « rise ! », e-lec'h « lève-toi ». Nepred ne vez implijet er stumm-gouzañv.

E yezhadurioù brezhonek skrivet e galleg e lenner alies, etre klochedoù, « (gant lusk) », « (hep lusk) ». Diflach eo an doare gallek da welout an traoù ha da veizañ, ha ne wel ket ar c'hallegerion a gemm etre ar fiñv hag an difiñv. Komzet ez eus bet eus ar *phrasal verbs*, a denn an evezh war an eil hag egile. Vallée (p. 20) a ro skouerioù anvioù-gwan o livañ un doare-stad, hag anvioù-gwan-verb o skeudenniñ al lusk etrezek an doare-stad-se : « dihun » (galleg « éveillé », saozneg « wake », alamaneg « wach »), ha « dihunet » (galleg « tiré du sommeil », saozneg « awaked », alamaneg « aufgewacht ») ; « marv » (« mort », « dead », « tot ») ha « marvet » (« mis à mort, de-



venu mort », « died », « gestorben »). E-keñver an araogennoù e kaver an hevelep kemm : « ez an da Baris, mont a ran da gêr », hag « emaon e Paris, e kêr ». Seurt difore'h a gaver c'hoazh er rakverboù : « aze, eno » (« là » hep lusk, « there », « dort »), « di » (« là » gant lusk, « thither », « dorthin »).

Amañ ne sellimp ouzh urzh ar gerioù nemet evit pezh a zo stumm-prezeg lenn ; ar stumm-mañ a zisrann gerioù a vez unanet ez voas en ul lavar hepken : « pe evit tra » (Roparz Hemon, p. 36) ; ger evit ger e galleg « quelle pour chose » e-lec'h « pour quelle chose » ; « evit » a zo etrelakaet hag a zisrann « pe » diouzh « tra ». Pe c'hoazh ur goulenn dibabet e Roparz Hemon, *Méthode rapide de breton*, Brest, 1942, p. 56 : « pere e vije poent diskenn ? » Etre « pere » ha « diskenn » e vez etrelakaet « e vije poent ». Kregiñ a reer gant ur meizad, hep mont da benn ; goulenn a ra an derou un heuliad na roer ket diouzhtu ha na roer ket en e lec'h ; bez' e lakaer ar selaouer da c'hortoz, endra garfe anavezout sklaer ar frazenn a-bezh. An hini a gomz, evel an hini a selaou, a rank lakaat muioc'h a nerzh da sevel e lavarenn eget ma tibunfe an eil frazenn goude eben. Skouerioù all : « e pehini en deus va ene kemeret plijadur » (Matth. XII, 18), — « va ene » a lakaer etre div rann ar verb ; « dre biv e kas ho pugale anezhe kuit » (Matth. XII, 27, — ar verb « kas kuit » a zo dastroc'het amañ ivez.

## II. — FROMADUREZH

Anat eo e teu an nerzh a splann er yezh vrezhonek eus ar ouenn hanternozel boutin etre an

holl bobloù indezeuropat. Hogen, divroet o deus ar Gelted, eus kreiz an Alamagn, etrezek kornog ha gwalarn, e-lec'h ma oa gouennoù arall. An Ao. POKORNY a reas dimp un taolennadur mat-tre eus ar gouennoù rakkeltiek a veve e Breizh-Veur hag e Bro-C'hall (*Das nicht-indogermanische Substrat im Irischen;* « Zeitschrift für keltische Philologie », 1927, 16-t kaier) (1). Ne roimp amañ nemet un evezhiadenn bennak dre vras, o tifor-c'hañ temz-spered ar re a veve e marevezh ar maen-benet diouzh hini ar re a veve e marevezh ar maen-lufret. Tud marevezh ar maen-benet o deus lezet en o c'hevioù livadurioù buhezek ha fromus-meurbet ; en un doare ecun e vevent ; ac'hano o blaz prim hag emyoulek evit al livioù, levenez ar vuhez, ar fetis hag an hewel. A-enep d'ar bevder diveizus-se, ez eo marevezh ar maen-lufret difetisoc'h ; diazezet eo an arz anezhañ war al linennekaat hag ar prederiañ ; tresañ a reont an drolinenn, ne livont ken ; ar sklaerder, ar poell, an eeunded a zo arouez o zemz-spered.

Pa voe aloubet o douaroù gant ar Gelted, en em veskas ar re-mañ gant ar boblañs-se ; en ur veskañ ganto, e tennjont diganto o yezh. Hogen kemmesk an div ouenn-se, ken disheñvel o speredegezh, ne voe graet nemet tammig-ha-tammig gant o zemz-spered indezeuropat-i, spered alouberion drec'h, taer ha kadarn, dreist-holl. Ha diwar ar peurvesk ec'h adkavomp an teir zro-spered evel arouezioù eus ar yezhoù keltiek.

Pa dec'has Breizhiz da Arvorig, e oad deut d'ar stad-se. E Breizh-Vihan e veskent gant ur boblañs na oa ket disheñvel-krenn diouto ; ne oa nemet

(1) Sellout ivez Wolfgang Krause : *Die Kelten und ihre geistige Haltung;* Königsberg, 1935.



kemmoù bihan. D'an hevelep mare — er V[vet] kantved — e veske Angliz ha Saozon gant ar peurrest eus poblañs an Enez, pezh a voe abeg d'ur c'hemm evito ivez, diwelusoc'h avat, dre ma oant nebeutoc'h niverus. Ar c'hemm-se a gaver ivez, amañ hag ahont, er yezh. Ma vez troioù boutin d'ar brezhoneg ha d'ar saozneg n'heller ket displegañ dre o c'herentiezh indezeuropek, e tleer merzout enno kendanvez deut diwar herezh ar gouennoù ragistorel. Kollet eo yezhoù ar pobloù-se, hogen saveteet ez eus bet stummoù-prezeg ha doareoù-lavar er yezh deut war o lerc'h. Komz a reomp da gentañ eus ar fromadurezh.

Aes eo ar bevder-se da adkavout er stumm-prezeg. Direol-kenañ eo urzh ar gerioù, e-keñver ar galleg, dalc'het strizh gant lezennoù poellek. E brezhoneg e vez kentoc'h diouzh an hini a gomz ha diouzh e zoare-eñ da arvestiñ ouzh an traoù ha d'o disklêriañ. Bez' e c'hellfed sellout ouzh ar pleg-se eus ar yezhadur brezhonek evel herezh diwar an indezeuropeg, rak gouzout a reomp dre ar c'henyezhadur e oa direol-kaer urzh ar gerioù gwechall-gozh. Hogen ur c'hemm bras a zo. Taolomp pled ouzh ar stumm-prezeg tenn e latin : « Ante suos Niobe talamos... » (OVIDIUS) ; etre « suos » ha « talamos » eo bet lakaet « Niobe » hep droug ebet ; rak diouzh an dibennoù-gerioù pinvidik-tre e weler pe c'herioù a glot kenetrezo. Kavet e vezont buan. Padal, e brezhoneg, dibaot eo an dibennoù-gerioù, ha rouez implij ar stumm-prezeg tenn. Ur menoz hepken a liv ar gerioù, ur strollad hepken a reont, na c'hell ket bout disrannet gant elfennoù n'int ket dezhañ. Distaget e vez ar strolloù-se en ur bomm, hag ereet int alies dre gemmadurioù ; hogen dieub-kaer eo ar brezhoneger d'o lakaat en ul lec'h pe lec'h er frazenn, gant ma vo lakaet ar verb er penn-kentañ

pe en eil plas er frazenn. (Sed aze un doare-ober keltiek-rik, ar verb er penn-kentañ, a gaver ivez en henspagnoleg, hag a zisklerier dre levezon yezhoù ragistorel.) Empenniñ a ra kement a venn lavarout e strolloù bihan ; pep from luziet a vez dispennet evel-se, ha distaget e vez ar rannoù hervez ar bevder anezho. Ar stumm-prezeg tenn en indezeuropeg a rog ar strolladoù gerioù, hag en tu-enep eo d'ar stumm brezhonek, m'emañ ennañ an eil stroll bihan war-lerc'h egile, pep unan anezho o lakaat da sevel ur « from bihan ».

En troioù-lavar-mañ da heul ez eus, e-kichen fromadurezh heverz, poelladegezh anat. Ar pezh a ziskouez ez eus alies plegennoù diwar div pe deir gouenn disheñvel o krouiñ, o wareziñ, o tisplegañ un dro-lavar dre zoareoù disheñvel hervez ar pleg hag an tech a lakaont en den. Ger-mell, anv hag anv-gwan a ya d'ober un unanenn strizh. Dre-se eo poellek ne vije stummet al liester nemet ur wech, en anv, ger-mell hag anv-gwan (hag an anv-gwan-verb ivez) o tremen hep liester na stumm gwregel, na vezont kavet nemet en anvioù; neblec'h ne gaver troioù-anvioù lies an indezeuropeg : « an oberourion vrav », « les bons auteurs », « the good authors » : plegañ a ra ar saozneg d'an hevelep pennreolenn, hag an euskareg ivez. Ar sklaerder poellek-se, avat, ne gaver ket bepred ken-ha-ken en holl strolladoù gerioù : bez' e c'hoarvez kemmadurioù disheñvel hervez ar reizh, hag ec'h anataont gwelloc'h unanded ar strollad. Goude ar ger-mell, e kemm lizherenn-gentañ an anvioù gwregel unan hag an anvioù-tud lies : « kador, ar gador », « tud, an dud » ; lakaat a ra an anvioù-se ivez da gemmañ lizherenn-gentañ an anvioù-gwan ouzh o heuliañ, dreistholl ma tibenn an anvioù dre ur vogalenn pe *l*,



*m, n, r* : « ur gadòr gaer (kaer) », « ar vreudeur vat (mat) ».

Un hevelep ere strizh dre gemmadur a gaver en anvioù kevrennek : « un daol goad » (da lavarout eo un daol graet e koad). Evit an anvioù-gwan doareer, e kaver lod anezho stag ouzh un anv-kadarn kuit a c'her o verkañ ar c'hemblac'h etrezo (galleg « de ») evel e galleg « ses yeux couleur de châtaigne » : « ar plac'h he blev troc'het », « la fille ses cheveux coupés » ger-evit-ger. Ma 'z eus un anv-gwan eus ar ger a zeu war-lerc'h an anv-kadarn, e c'hell c'hoarvezout kemmadur : « ur stêr vras he genou ». Emañ ar rannig-diskouezañ war-lerc'h an anv-gwan a zeu goude an anv-kadarn : « an den fall-se ». E galleg ez eo ar strollad-gerioù un dra a bouez ivez ; ar stagadur, a c'heller damgeñveriañ gant ar c'hemmadur, a ere darnoù ar strolladoù kenetrezo ; diouzh ar gerioù kevrennek a-vremañ e veizer n'eo ket ret atav lakaat un araogenn etre daou anv-kadarn : « siège cuir » e-lec'h « siège de cuir » ; diwar faltazi vev e sav an daou c'her oc'h ober ur menoz hepken. E basneg eo arouezius seurt strolladoù ; nemet ar ger diwezhañ eo a zoug an dibenn-ger a verk e creadur er frazenn : « gizon onaren », ger-evit-ger « den-mat-an-eus », da lavarout eo « eus an den mat » (evel e galleg hag e brezhoneg a-hend-all), latin « viri boni », alamaneg « des guten Mannes » (latin 2 wech, alamaneg 3 gwech).

Evit an estrañjourion e sav alies diaesterioù diwar ar stumm-prezeg strollus-se, a dremen aliestre hep elfennoù anat da verkañ an creadurioù. Ober a reer gant ar rannig-verb « e » hag ar gerioù-nac'hañ « ne... ket » evit treiñ ar stagell c'hallek « que » : « me a wel ez eo skuizh Bleaz »

« je vois (que) B. est las », « me a wel n'eo ket skuizh B. » « je vois (que) B. n'est pas las » (VALLÉE, 183). Bez' ez eus daou strollad gerioù lakaet kichen-ha-kichen. « me a wel » hag « ez eo skuizh B. », evel e saozneg « I see B. is tired » ; koulskoude bez' ez eus amañ abegoù all evit emzispleg an doare-lavar-se, a gaver er yezhoù indezeuropek o-unan, keñveriañ an alamaneg : « Ich sehe, B. ist müde »; e ruseg ivez, « tehto » a c'hell bezañ diouerel. Div skouer c'hoazh : « Hag ho Tad selestiel a oar hoc'h eus ezhomm eus an holl draoù-se » (Matth. VI, 32) ; « E gwirionez hel lavaran deoc'h, resev a reont o rekompañs » (Matth. VI, 2). Ar c'hentañ strollad a vez klozet gant ar renadenn eeun, an eil strollad a ziskler ar renadenn-se. Boutin eo ar stummprezeg-se etre ar brezhoneg hag an heniwerzhoneg kenkoulz hag ar basneg.

Dav eo menegiñ amañ strolladoù « verb + anv », a gemer lec'h verboù eeun hag a laka muioc'h a fromusted el lavarenn : « dougen » pe « ober enor da » (e-lec'h « enoriñ »), « kannañ, ober ar c'houez », « en devout mezh, en devout joa ». Implijetoc'h c'hoazh eo seurt troioù-lavar en euskareg eget e brezhoneg pe e galleg : (Luc XV, 16) « desir zuen », brezhoneg « c'hoant en divije bet... »

Amañ e c'hellfed ober meneg ivez eus un drolavar bev-kenañ, d'an nebeutañ da zerou e implij. Evit loened ' zo, e vez spisaet ar reizh dre ober gant « tad » ha « mamm » lakaet dirak an anv : « un tad golvan » ; kavout a reer ivez ar rakger « tar- », deut hep mar eus « tarv » : « targazh » (Roparz HEMON, 20). « Penn » pe « loen », dirak un anv-stroll a ya ivez d'ober ur seurt unanderenn : « ur penn-deñved », « ul loen-kezeg »



(Roparz HEMON, 22). « Un tamm » hag « ur banne » a implijer evit treiñ ar galleg « un peu ».

Diwar fromadurezh ivez eo ec'h implijer kalz an anv-verb, o vezañ ma reer kement gant an anv e-lec'h ar verb : « emañ o lenn ». Pouezañ a ra ar spered hanternozel war an troioù-lavar gant anvioù dre ma 'z int kreñvoc'h ha birvidikoc'h. Implijet e vez ivez e lavarennoù, dezho ur ger-rener disheñvel er bennlavarenn hag en islavarenn : « roit din ur bluenn vat, din da skrivañ aesoc'h a se » (VALLÉE, 212). Traoù peuzheñvel a gaver er rannyezhoù gallek : « Il lui a donné ce jouet pour elle s'amuser ».

Birvidigezh Vreizhiz a bouez kalz war an « emphasis » (c'hwezhañ al lavaradoù). Nerzh Hanternoziz hag ar virvidigezh-se a zo alies an hevelep tra pe dost. An *emphasis* eo a ren urzh ar gerioù alies. Stummoù lavarennoù-goulennata ha lavarennoù - estlammañ a implijer paot ; ur stumm dioutañ e-unan a vez d'an estlammañ : stagañ a reer « -t » da zerez-uhelañ an anv-gwan evit kaout an estlammañ : « gwanat den ! » pe « na gwanat den ! » pe c'hoazh « na gwanat un den ! » (Roparz HEMON, 30).

Ar rakverb, dreist-holl ar rakverb-doareañ, — a stummer dre stagañ un dibenn-ger pe ur rannig, warnañ liv an difetis, hag a zo stambouc'het un draig, — a vez lakaet en e lec'h anvioù-kadarn gant araogennoù, pe anvioù-gwan a from muioc'h (evel e saozneg dreist-holl) : « gant joa » e-lec'h « ez laouen », « derc'hel a reas leal d'e c'her » (Roparz HEMON, 67).

Dre an hevelep abeg « e verker an ereadurioù gant an araogennoù spisoc'h ha fraesoc'h eget e galleg (VALLÉE, 191) : « er sizhun a zeu », « da gentañ », hag all. Pokorny (*loc. cit.*) a zisklerias

e vez implijet ar raganv-perc'hennañ er yezhoù keltiek evel e saozneg un tamm mat aliesoc'h eget er yezhoù indezeuropek all, hag e vije se neuze ur boaz manet diwar ur yezh rak-keltiek : « lez c'hoazh *da* vantell gantañ » (Matth. V. 40). « laisse-lui encore *le* manteau » ; « ha likit dezhañ ur walenn war *e* viz hag ur botoù en *e* dreid » (Luc XV. 22) « et mettez-lui un anneau *au* doigt... », saozneg : « and put him a ring on *his* hand and shoes on *his feet* » ; basneg : « bere eskura », war e zorn-eñ.

« Hini », « unan », « re », a ra evit an anvioù-kadarn evel « one » e saozneg (nemet evit an derez-uhelañ) : « an hini brav », « the fine one », « le beau », a ro ul liv hiniennel, ha personelezh, d'an anv-gwan, ha war un dro e roont skoazell d'an dud da ziforc'hañ etre an hini a reer « brav » anezhañ hag an nepreizh, ne vern pe dra vrav. Gant kenskoazell ar fromadurezh hag ar boelladegezh e saver seurt troioù-lavar.

## III. — POELLADEGEZH

Pa geñverier ar brezhoneg ouzh ar yezhoù indezeuropek all, da skouer ar gresianeg, al latin, an alamaneg hag ar rusianeg, e vezer souezhet gant eeunded e yezhadur. Dre veizerezh poellek ez eo bet eeunet an direzhderioù ha lieselezh ar stummoù, hep m'he dije kollet ar yezh he gwevnded hag he finvidigezh. N'eo ket ret he dije ur yezh meur a stumm d'an anv-gwan ha d'ar ger-mell evit ar reizh hag an niver, na displegadur d'ar ger-mell, d'an anv ha d'an anv-gwan. En euskareg hag e saozneg e kaver an hevelep doareoù, da abeg dezho ar meizerezh poellek a oa



tra dibar pobladoù marevezh ar maen-lufret e kornog Europa. Ma 'z eus disheñvelderioù neuze, ez eo dre abegoù a hesoniezh (kemmadurioù), a redi d'ar fromadurezh.

E sell eus ar reizhveizerezh, e vije lorc'hus-kaer kemmañ ar raganv-emober hervez gour ha niver, evel e galleg ; e brezhoneg e kavomp hepken « en em » (e svedeg, e daneg, e norvegeg hag e slaveg e kaver an hevelep tra, a ziskleriet hervez lezennoù ar yezhoù-se).

Dre an hevelep abegoù a veizerezh poellek e lakaer an unander goude an anvioù-niver; « ugent aval ». Re hir e vije pouezañ war an heñvelderioù etre ar brezhoneg hag ar rusianeg, a ziskleriet dre o c'herentiezh indezeuropek.) Evel-se ez eus meur a raganv, lies o ster, a c'houl kaout war o lerc'h un anv en unander : « pet », « meur a », « kement », hag all.

Alies-tre ne glot ket ar verb gant e c'her-rener. « Pa vez diskleriet ar rener, e van ar verb en trede gour unan, ha pa ve ar rener-se ur raganv bennak, pe un anv lies : *me a had, e vreudeur a hadas.* » Koulskoude, er stumm-nac'h, e klot ar verb gant e rener... Er c'hontrol e lavarer, oc'h ober gant an trede gour unan : « n'emañ ket va c'hoarezed e kêr » (Roparz HEMON, 63).

Evit lakaat ur ger a-wel anat, ne gemm ket an dro-lavar : « me eo », « int-i eo », « it is they, ce sont eux ».

Frammadur ar frazenn-c'houlennata n'eo ket disheñvel diouzh hini ar frazennoù all. Ma ne deus ger-goulenn ebet, e c'heller lakaat er penn-kentañ anezho « ha » pe « daoust ha », n'eo ket ret, avat. A-wale'h eo gant ar skiltr-mouezh, er yezh komzet, gant ar pik-goulenn er yezh skrivet.

Evel a weler, ez a pelloc'h ar boelladegezh e brezhoneg eget er yezhoù amezek.

# AR GELENNOURIEZH NEVEZ

## an doare ma vez lakaet da dalvout e skolioù ar Yaouankiz

*gant A. LAINÉ*

**Lakaet e brezhoneg gant P. HEUSSAFF**

### FALL EO STAD AR OUIZIEGEZH

Fall eo stad ar Ouiziegezh, hiziv an deiz. Ken alies all e komzer a « Ouiziegezh » ma heller lavarout ez eo disteraet talvoudegezh ar ger-se. Gouiziek e vez kavet kement den dezhañ un tamm deskadurezh bennak. Bout gouiziek, avat, a zo dreist-holl kaout skiant-poell, bout gouest da varn ez reizh an traoù hag an dud. Tud ouiziek a seurt-se n'eus ket kalz. *Hen merzet e vez e kement dere eus ar c'hevredad* (1) : koulz e-touez ar skolidi hag ar studierien a glasker lakaat da zastum ur bern anavezadurioù (2) didalvoud dezho en o buhez, koulz e-touez ar vicherourien hag a helle gwechall dont da gaout skiant-poell en ur labourat war o micher.

Ar maread fall, an enkadenn-se, he deus *neuzioù* disheñvel hervez renk an dud. Diouer a nerzh-kalon, a ijinegezh, a zo d'ar renerien. Ar werin a zo amoet hag a gemer kement tra moulet evel gwir hater. An holl a vev en diroll, ha n'o deus ken soñj eus an eil penn-deiz d'egile nemet gounit arc'hant ar muiañ hag ar buanañ ar gwellañ.

Petra ' zo *pennabeg* da gement-se ? Mont a ra ar skiant-vat, ar brederouriezh-natur, digant an dud, seul vui ma reer gant binvioù bruderezh mat da ziskiantañ (kelaouennoù, skingomz, fiñvskeud...) ; neuze e lakaer evezh bras ma chomo ar c'holl-se evit ar rummadoù da zont, en ur zesevel ar vugale, er skol, hervez reolennoù faos.

***

Setu an hent a gemer *ar C'helennerezh kozh* : disklerian reolennoù difetis, aes da gompren evit bugale krenn-zonezonet, hag ober ganto da studiañ an traoù fetis.

Ur seurt kelennerezh ne ra forzh ebet gant natur ar bugel, a rank plegañ ouzh menozioù ar mestr-skol, peogwir emañ ar Ouiziegezh en e zalc'h. Graet e vez evel ma vefe an holl vugale speredet-heñvel, na mat na fall ; evel ma vefent unan-hag-unan, pep hini gant un niverenn ; ha kelennet e vezont evit ober paotred yaouank kozh. Difennet-krenn e vez labourat a-stroll. Ne roer

(1) Reishoc'h e kavan ober gant « kevredad » eget gant « kevredigezh ».

(2) An anavezadurioù a zo an holl draoù hag a anavezer.

ket tu d'ar bugel d'oberiañ hervez e ijin. Displijus eo al labour ha ret eo diazezañ ar ren war gastizoù. E berr gomzoù, ne gaver dudi ebet gant personelezh ar bugel.

***

A-raok displegañ petra eo *ar C'helennerezh nevez*, eo ret lavarout war betra eo-eñ diazezet.

Dre vras ez eus pemp pazenn en anavezidigezh (1) an traoù : gouzañv, prenañ skiant, hemirout, barn, ober. Er striv-se e rank ar *c'horf*, ar galon, ar *spered*, kemer perzh.

Hervez an oad e weler an eil pe egile eus an tri ferzh-se trec'h war an daou all. A-bouez bras eo gouzout peseurt tech pe lusk (2) a zo ar c'hreñvañ d'ar mare-mañ-mare; e desav (3) ar skoliad eo dav derc'hel kont eus an dra-se.

Bevañ a zeu da gentañ, ha soñjal goude.

Betek 7 vloaz ez eur douget d'en em *vagañ* ha netra ken. Etre 7 ha 12 vloaz ec'h en em ziskouez an nerzh-korf ; fich-difich e vezer bepred. Stad *korfel* a heller ober eus ar stad-se. Etre 12 ha 17 vloaz emeur en oad ar galon dener, an esmaeoù trumm ; trawalc'h ez eo ar faltazi d'an dud a vez er stad-se, a raed stad *fromadus* anezhi.

Etre 17 hag 20 vloaz e fell d'an dud yaouank

(1) Anavezidigezh : an hent, al labour d'ober evit anavezout un dra bennak. Goude-se en deus an den « anaoudegezh » war an dra-se.

(2) An techoù a vez kemeret goude boazamant; al luskoù a zo en natur an den.

(3) « Desevel » a zo disheñvel diouzh « kelenn ». Pa zesaver unan bennak e klasker lakaat da greskiñ e gorf ha perzhioù e galon koulz ha perzhioù e spered.



seveniñ o zechoù gant muioc'h a wirionder. Re an eil reizh a glask darempredoù gant re ar reizh all : er stad *reizhel* emaint. Etre 20 ha 25 bloaz e teu tachenn ar faltazi da zisteraat dirak hini ar wirionded. Disteraat a ra perzh ar fromadoù dirak hini ar poell : ar stad *speredek* eo.

War-dro 30 vloaz e vezer deut da vestr warnañ an-unan hag e veizer ar gefridi d'ober er c'hevredad : ar stad *kevredel* eo. N'eus netra strizh er bevennoù a verker aze da bep stad. Tud a zo, ahendall, hag a chom a-hed o buhez en eil stad pe en egile : da skouer, ar re a zo dezho natur ar merc'hed pe an arzourien ne deont ket pelloc'h eget ar stad fromadus. Rouez, avat, ar baotred yaouank 20 vloaz degouezhet er stad kevredel.

## DIOUZH DIV REOLENN VEUR E RA AR C'HELENNEREZH NEVEZ

1) Klask a ra lakaat kempouez, e talvoudegezh ar skoliad, etre galloudoù ar c'horf, re ar galon ha re ar spered — kentoc'h eget lakaat anezhañ da verniañ en e benn anavezadurioù didalvoud.

2) An anavezadurioù ret a rank bezañ dastumet en ur vont eus ar fetis d'an difetis.

Hervez ar reolenn gentañ e ranker diwall personelezh ar bugel. Ma ranker he spisaat. Kemmañ a ra hervez ar Vro, an Oad hag an Dere er c'hevredad. Evit anavezout personelezh ar bugel (pe ar skoliad) e reer Arnodennoù, a ziskouez peseurt techoù a zo dezhañ. Setu, da skouer, frouezh un arnodenn graet war grennarded 14-17 vloaz eus Paris :

*Pariziz* ma 'z int, ez int techet d'ober diouzh

o fenn o-unan ; n'o deus ket kalz a zoujañs evit ar reolennoù ; bepred e vezont drouklaouen ;

— N'int ket chalet kalz gant tu speredel an traoù ; troet a-walc'h int da vevañ en diroll.

— Lorc'hus int, pa n'o deus ket tu d'hen bezañ ; koulskoude ez int speredek ha gouest da gaout un uhelvennad.

*Krennarded' ma 'z int*, o deus-int un temz-spered kemm-digemm, damheñvel ouzh hini ar merc'hed pe an arzourien (mont a reont gant ar c'hiz) ; en ur stad emaint ma n'hellont ket kas da wir kement tra a c'hellfent ober (harzet int gant mil digarez) ; n'o deus muzul ebet (mouzhañ pe drelatañ a reont) ; garv eo dezho kement c'hwitadenn ; kriz ha kizidik int p'o deus ur veli bennak.

Disheñvel eo tro-spered an dud, hervez an *dere* a zo dezho er c'hevredad :

Ar *vicherourien*, hag a vev dastumet e bodoù, bepred o stourm ouzh ar savadurioù dinatur (mekanikoù, h. a.), a zo fromadus ha doñvik (heñvel ouzh deñved).

Ar *gouerien*, hag a vev en digenvez, bepred o stourm ouzh an natur, a zo anezho prederourien, tuet d'ober diouzh o fenn o-unan. »

Diwar-se e welomp e vez graet labour fall pa vez ginet ar skoliad ouzh e vestr. Taolet evezh enta na ve mouget, na moustret, nag anoazet tra ennañ, dreist-holl evit kement a zeu diouzh an dere er c'hevredad. Arabat krediñ, koulskoude, e vez digoret hent d'an dirollegezh, en digarez-se. Hen gwelet e vo bremaik.

⁂



En eil reolenn e tisklerier e rank ar ouiziegezh bout gounezet en ur vont eus ar fetis d'an difetis.

Rak-se e vez kelennet en ur ober gant troioù micherel kentoc'h eget gant menozioù (da skouer, e reer gant boulloùigoù da zeskiñ kontañ).

Evit luskañ ar bugel, e vrouder ennañ an ezhomm, ar c'hoant-gouzout, ar c'hoant-deskiñ.

N'eo mui dalc'het da strivañ e skeud e vestr, evel ur c'hrennad eus un den-deut. Mont ha dont a ra en ur bedig graet dioutañ, e-lec'h ma c'hell deskiñ penaos dont da zen. Gouarn ar bed-se, arvestiñ ouzh ar skolidi, ha lakaat anezho da dennañ kentel diouzh o oberoù, setu kefridi ar mestr.

⁂

Penaos e vez lakaet ar c'helennerezh-se da dalvout ?

E 1937 e voe kemmet ar reolennoù-kelenn er skol gentañ gall. E 1941 e reas Carcopino ur striv bras gant skolioù ar Yaouankiz. Ar rolloù-labour a zo diazezet war benndestennoù ; ar penndestennoù a zo rannet e kreizennoù-studi ; treiñ a ra ar c'helenn e-pad ar sizhun en-dro d'ur greizenn-studi.

An emvagañ (2 viz), an emwiskañ (1 miz)... a zo anezho penndestennoù hag a vez rannet d'o zro. An emwiskañ, da skouer, a zo rannet etre : Istor an Dilhad, ar Gwiadoù, an Oberiañ-Dilhad, an Dilhad dre ar bed, pezh a ra 4 c'hreizenn-studi.

E-pad sizhunvezh-studi ar gwiadoù e vo graet :

E studi ar Yezh : geriadur ar gwiadoù;

Er Skiantoù ha Douaroniezh : studi ar gwiadoù;

Er Revell (1) : kudennoù a-zivout ar gwiadoù;

En Tresadur : tresañ anevaled hag a ro danvezioù gwiadus (deñved, preñved-seiz);

En Istor : Istor ar gwiadoù.

Ar ventoniezh, zoken, a heller kaout tro d'he deskiñ dre ar c'helennerezh-se. Setu ar pezh a rafemp e-pad mizvezh « an emwiskañ » :

D'ar 1-añ sizhunvezh : serzennoù (irienn ha kordenn);

D'an 2vet sizhunvezh : kelc'h ha spinennoù (ar c'harr-nezañ);

D'an 3vet sizhunvezh : kompezenn ha mellenn (gwiad-kevnid ha gronnenn ar preñv-seiz);

D'ar 4vet sizhunvezh : eeunenn ha kompezenn serz-ouzh-serz (gwrierezh).

An doareoù-labour a glot gant ar c'helennerezh-se : savet e vez ur fichenneg labour-skol. War bep fichenn ez eus ur gudenn pe ur boelladenn. Ur voc'had fichennoù a zo evel-se etre daouarn ar skolaer, hag ez eus warno kudennoù eus kement seurt, strollet dre benndestennoù.

Hervez personelezh ar vugale e heller reiñ dezho poelladennoù diaes pe ziaesoc'h : d'ober er gêr e vint, holl war un dro (dindan ur pennad-amzer divizet) pe unan-hag-unan. En doare-se e tesker d'ar vugale kenurzhiañ o labour hag e weler pere anezho a zo danvez renerien, merourien pe vevelien enno.

— Desket e vez d'ar vugale labourat a-stroll en ur lakaat anezho da sevel ur fichenneg-diskleriadurioù (a-zivout ar gloan, da skouer, e vo ur fichenn), da zerc'hel al levraoueg e-ratre, da binvidikaat mirdi ar skol, da aozañ ur gelaouenn-skol.

— Skol a vez graet e-ser pourmen. Ijinañ a reer diduelloù gant pezhioù-c'hoari berr, kanaouennoù.

— Sevel a reer strolladoù-kenober (evit reiñ skoazell d'ar vugale ezhommek, da skouer), hag e lakaer ar vugale d'o ren hervez alioù ar mestr-skol. 6 pe 7.000 anezho a zo e Bro-C'hall. Prientiñ a reont ar vugale evit o c'hefridi e-barzh ar c'hevredad, diwezhatoc'h.

⁂

Frouezh eus ar gwellañ a vez roet gant ar c'helennerezh-se. Ar skolaerien a gav dudius o labour, hag ar skolidi a zesk en-dro ar pezh a vije bet dleet dezho deskiñ er skol gentañ.

Ar c'helennerezh-se, anat eo, a c'houlenn muioc'h a striv a-berzh ar skolaer ; gounit bras a denn diwarnañ, avat.

Kelennerezh all ebet ne zere e skolioù ar Yaouankiz. Ret eo treiñ kein a-grenn ouzh ar skol gentañ : lakaat a rafe-hi ar skoliad da gaout soñj eus devezhioù ken displijus, ma nac'hfe-eñ ober e labour.

Ouzh krennarded 12-17 vloaz eo e tere ar c'helennerezh-se ar gwellañ.

## KLOZADUR

Ar c'helennerezh nevez a zo en enep-kaer d'an hini kozh :

— Derc'hel a ra kont eus personelezh ar skoliad; an hini kozh a nac'he anezhi, hegas ma oa-hi dezhañ.

(1) Greomp gant « Revell » (kv. dezrevell) e-lec'h « jediñ », ger gallek ha n'eo ket kalz anavezetoc'h.

- Dre ar c'helennerezh nevez e c'hell ar bersonelezh kreskiñ hag ober berzh : krouet e vez ur bed diouzh ment ar skoliad, a c'hell aze deskiñ dont da zen ; ar c'helennerezh kozh a glaske er c'hontrol mougañ ar bersonelezh.

- Diazezet eo ar c'helennerezh nevez war an doujañs ouzh an natur-den ; klask a ra lemel kement moustrerezh, ar pezh ne dalv ket da lavarout e ra-eñ brud evit an diroll hag an disentidigezh.

Er c'hontrol, e-keñver an aezamant-diabarzh e tle bezañ ur c'harventez diavaez (en emzalc'h — reolennegezh ar soudarded), disheñvel hervez temz-spered ar skoliad.

Mont a reer a-enep meizad ar « pec'hed », ur meizad deut diwar ur gelennadurezh mat d'an holl, hag a fell dezhi kaout ar veli war gement den ha war gement tra. E-lec'h ar meizad-se e lakaer hini ar « red », da lavarout eo « e rank bout debret frouezh an ober ».

Anat pegen talvoudus eo ur seurt kemmadenn evit lakaat an dud da vout gouest da varn, evit diorren enno ar skiant-poell.



# DAREMPREDOU ETRE KERNEV-VEUR HA BREIZH

*gant Goulc'hen AR PAGAN*

•

Bez' ez eus bet darempredoù a bep seurt etre Kernev-Veur ha Breizh abaoe doñedigezh hon hendadoù er vro-mañ.

Darempredoù kenwerzhel da gentañ holl, a zeuas, siwazh, da vezañ laosk a-walc'h war-lerc'h ar roue Herri VII a Vro-Saoz, da lavarout eo e fin ar XV$^{vet}$ kantved. Darempredoù, ivez, etre tudjentil an div vro, hag eskemm zoken etre o friñsed, a badas betek fin ar XV$^{vet}$ kantved. Ur brouenn eus an darempredoù-se a zo anezhi e danvez ar c'hontadennoù kernevek, bet dastumet e fin ar c'hantved diwezhañ, a zo lies gwech meneg enno eus porzh Rosgo, rann-vro Vontroulez hag he merdeidi. Ar c'hontadennoù-se, dreist-holl re eus a gornog Kernev-Veur (hag a zo kozh-tre moarvat), a gomz ivez eus paotred Vreizh-Izel a ya da fortuniañ da Gernev-Veur. Abegoù mat hon eus da grediñ na oa ket diouer kennebeut-all a zarempredoù speredel etre an div vro ; diaes eo, avat, lavarout

resis petra a oa anezho. Ar pezh a ouzomp ez eo e voe krouidigezh ur skolaj evit Kerneviz e Paris noazus e pep feur d'an darempredoù-se, dre ma sunas diouzhtu an darn vuiañ eus skolidi Gernev a felle dezho mont d'ar broioù tra-mor.

An darempredoù-se ne voent ket peurvouget evelato : ar Vretoned a zalc'has da vont da Gernev-Veur ha Kerneviz da Vreizh. Dielloù kozh parrezioù Kernev-Veur a ziskouez ez oa eus ar re stankañ niver ar Vretoned e Kernev-Veur e derou ar XV$^{vet}$ kantved. Ouzh o anvioù e veze peurliesañ staget ar meneg-mañ : « nati (pe natus) in partibus Britanniae sub obedentia Regis Francorum », da lavarout eo « bet ganet el lod a Vreizh a zo dindan Roue ar C'hallaoued ». E parrez Berian, pe Buryan (anezhi ur barrez vihan), da skouer, e oa pemzek « alien », pe estren e-keñver al lezenn. Bretoned an darn vuiañ anezho, evel m'hen gweler diouzh o anvioù ; e parrez Paule, bez' e oa daou estren warn-ugent, en o zouez tud a oa Udyn, Argall, Kerver, Trebyll o anvioù, tud eus a Vreizh hep ket a var. An Ao. Loth, studiet gantañ hiniennoù eus an dielloù-se e Kernev-Veur en deus niveret 128 penn-den Breton' e parrez Penwilch war 723 a oa o vevañ enni e 1520 (1). Ar C'hernevad hag en deus pleustret kalz war dielloù e vro, an Ao. Taylor, a ro da anaout e voe dimezet betek seizh paotr a Vreizh e parrez Camborne etre ar bloavezhioù 1538 ha 1568. Estregeto, bez' e voe ivez, gouez dezhañ kalz a Vretoned all a voe dimezet er barrez-se d'an hevelep mare ; hogen ne voent ket roet evel Bretoned war

(1) Er *Revue Celtique*, n. 2, 1914, p. 294. Gwech e skriv Fenwich, ha gwech all « Penwith ». Daoust hag ez eo stumm kozh ha stumm a-vremañ an anv-parrez-se, pe ur mank, ne ouzon ket.



an dielloù (an dra-se ne oa ket rekis, hervez).
Duarroù-komz ar Vretoned n'int ket bet moarvat
diefed war re Gerneviz, pa soñjer ez oa bev ar
c'herneveg d'ar mare-se ha stank ar Vretoned,
dreist-holl e kornog Kernev, e-lec'h ma oa ar
yezh en he c'hreñvañ.

Diouzh an tu all, stank e oa ivez Kerneviz, e
Breizh, dreist-holl e Bro-Leon. Kantvedoù goude
krouidigezh ar skolaj evit Kerneviz e Paris e skriv
ur Rener Breizh a-berzh Bro-C'hall ez oa e-leizh
a baotred yaouank « saoz » e Montroulez o teskiñ
brezhoneg ; ret eo, a gredan, ober anezho paotred
a Gernev-Veur. Dre ma oa kreñv-meurbet an
enebiezh etre Bro-Saoz ha Bro-C'hall (un aotre
da vont da studiañ brezhoneg e Bro-Leon a voe
nac'het ouzh un den gouiziek a Gernev-Veur, ur
maith war ar yezhoù keltiek eus ar XVIII$^{vet}$ kant-
ved, gant un ofiser-polis a Vrest, a welas ennañ
ur spier), seul dalvoudusoc'h a se eo donedigezh
an dud yaouank-se da Vreizh.

Kentelius eo ivez, a-zivout an darempredoù-se, kelaouenn bemdeziek maer Penzanz, Richard Edmonds e anv, a zeuas gant eizh paotr yaouank da Gastell-Paol e 1818 evit o lakaat er skolaj. Reiñ a ra ouzhpenn da anaout ez oa bet skoliet maer Rosgo e Kernev-Veur. Digantañ eo en devoe an aotre da vont betek Brest, hag eno ne vank ket ar C'hernevad da verkañ e weler « war meur a stal ar gerioù brezhonek *Butun mat* skrivet e lizherennoù meur ».

D'an hevelep mare, ur C'hernevad all a notenn ez oa e Rosgo, pa zilestras eno, un den all a Vro-Gernev en doa anavezet e Penzanz.

Ur C'hernevad all, Boase, e anv, a embannas e 1865 *Ur veaj e Breizh*, n'eo ket displijus na digentelius da lenn d'an deiz a hiziv. Breizhiz ha

Kerneviz a oa boas d'en em zaremprediñ daoust d'an enebiezh a rene d'ar mare-se c'hoazh etre Saozon ha Gallaoued.

War-dro ar mare-se eo ivez e teraouas ar bodadegoù hollgeltiek a voe dalc'het meur a wech e Breizh, enno atav ur guchenn a Gerneviz a felle dezho diskouez na oa ket distanet elfenn an eñvor en tu all eus Mor-Breizh, mar doa aet du-se, siwazh, ar yezh da goll.

*(Displeget e Roazhon-Breizh e-pad Kardeur ar Framm Keltiek d'an 11 C'hwevrer 1943.)*



# AR ROC'H-DERRIEN

II

## Gerioù Dastumet gant N. Kelien ha moulet e 1885

| | |
|---|---|
| *Abostol (an daouzek)* | kreisteiz |
| *Amar-loer* | kordenn-grougañ |
| *Ambrellin* | mab; bugel |
| *Amprefan* | lamprezenn |
| *Anjez* | tad |
| *Bimbiñ* | avaloù-douar |
| *Batimañcho* | botoù-koad |
| *Beek* | bleiz |
| *Beoz* | kuit (mont) |
| *Bich* | diaoul |
| *Bicheganego* | avaloù-douar bihan |
| *Bie* | bier; dour |
| *Bilheoz* | arc'hant |
| *Bilhez* | plac'h |
| *Bos* | brav |
| *Boubouar* | ejen; hevin |
| *Boubouerien* | ardivink-dornañ |
| *Brif* | bara |
| *Bruant* | kilhog; vi |
| *Bruantez* | yar |
| *Kaouanenn* | keben |
| *Karved* | toull-bac'h |
| *Kelien* | bugale; tud |
| *Kerc'h-manac'h* | pebr |
| *Kerneo* | bro-ouez |

| | |
|---|---|
| *Kiger* | mezeg |
| *Klang(our)* | genou |
| *Kokanan* | lous |
| *Kornik* | diaoul |
| *Kotisañ* | kannañ |
| *Krank* | gwer |
| *Krib (Jezuz)* | archer |
| *Kubik* | diaoul |
| *Dankier* | keben |
| *Dibolotañ* | kannañ |
| *Difouarañ* | paeañ |
| *Dornañ* | mezviñ |
| *Dorner* | mezvier |
| *Dovergn* | marc'h |
| *Dunig* | oferenn |
| *Eltrisañ* | klask bara |
| *Eltriz* | bara |
| *Erlekin* | gleurc'h |
| *Ervoanik Plouilio* | ankou |
| *Fardach* | tud dister |
| *Feusañ, fleukañ* | ober bugale |
| *Fiqez* | kaoc'h-kezeg |
| *Flit(ouar)* | gwele |
| *Flu* | taolioù |
| *Flumañ* | kannañ |
| *Freouz* | kaoc'h |
| *Gamelad* | skudellad |
| *Goje* | ya, mat |
| *Gourd* | mat |
| *Gourdajo* | boued |
| *Grallik (ober)* | kousket |
| *Granig* | naon |
| *Grefier* | kazh |
| *Grifon* | ki |
| *Groegon* | kaoc'h-kezeg |
| *Grun* | groñj |
| *Gwammel* | gwreg; mamm |
| *Gwilhoig* | bleiz |
| *Heol ar blei* | al loar |
| *Choufretez* | alumetez |
| *C'houez* | ti |



| | |
|---|---|
| *C'houil* | labour |
| *C'houilañ* | labourat (ober bugale) |
| *C'houistañ* | labourat start |
| *C'housañ* | debriñ |
| *C'housach* | boued |
| *Iann al lorans* | genaoueg |
| *Iennañ* | touellañ |
| *Ienner* | toueller |
| *Ioulc'h* | keben |
| *Ioulc'hañ* | bevañ fall |
| *Italian* | rom |
| *Izabel* | gwin-ardant |
| *Jes* | unan bennak |
| *Ma jes — az ches* | me — te |
| *E jes — hon jes* | eñ — ni |
| *Ho ches — o jes* | c'hwi — int |
| *Hi jes* | hi |
| *Lagad-ijen* | pezh ugent real |
| *Lanteoz* | amanenn |
| *Laouen* | avat (ya laouen) |
| *Lardañ* | kannañ |
| *Laten* | teod |
| *Latenniñ* | fistilhañ |
| *Letern* | lagad |
| *Letez* | krampouezh |
| *Letezen* | genaoueg |
| *Loa vihan* | kafe |
| *Loko* | gwin-ardant |
| *Louanek* | gwin-ardant |
| *Louiza* | dour; hilienn |
| *Lugnañ* | sellout pizh |
| *Madelen* | holen |
| *Manego* | kefioù-dorn |
| *Marc'h-du* | treñ |
| *Mari-Robin (bugale)* | archerion |
| *Minik* | bihan |
| *Minson* | fall |
| *Minsoner* | pizh |
| *Moris (ober)* | netra (ober) |
| *Morse* | bara heiz |

| | |
|---|---|
| *Mouchouar-godel* | pistolenn |
| *Nikol boubouar* | kig bevin |
| *Nikol kleuz* | kig labous-yar |
| *Nikol turgn* | kig pemoc'h |
| *Noter* | noz |
| *Nouet* | mezv-mik |
| *Ostant* | tieg: unan bennak |
| *Otro* | pemoc'h: pere'h |
| *Pampez* | koueriad |
| *Pagnotenn* | keben |
| *Peilha* | lous |
| *Perier* | penn a-dreñv |
| *Pikolo* | arc'hant |
| *Pifo* | treid |
| *Pipi-du* | kafe |
| *Pipio* | laou pafalek |
| *Pistaon* | arc'hant |
| *Poins* | laeroñsi |
| *Poinsañ* | laerezh |
| *Poinser* | laer |
| *Polig* | kazh; noter |
| *Populo* | korn butun |
| *Potred an taouen* | pesketaerion moru |
| *Potred an tok-tok* | toerion |
| *Puloc'h* | kannañ; labourat |
| *Raton* | heleg |
| *Reiñ kerc'h* | kannañ |
| *Rufan* | tan |
| *Rup* | pinvidig |
| *Skas* | laeroñsi |
| *Skaser* | laer |
| *Sifernet* | mezv |
| *Stoubinenn* | keben |
| *Sunañ* | klask aluzon |
| *Tafa* | chopinad |
| *Talar* | pred |
| *Taleriñ* | debriñ |
| *Taounen* | klasker bara |
| *Taouen* | laou, moru |
| *Tariek* | gwerzh-butun |
| *Tok-tok* | morzhol |



| | |
|---|---|
| *Tortañ* | kousket; lazhañ |
| *Toto* | bedell |
| *Transailh* | moneiz |
| *Treo-torret* | gwestell |
| *Troez* | yod |
| *Trotach* | soubenn |
| *Tuak(iq)* | louarn |
| *Tunodiñ* | komz luc'hach ar Roc'h |
| *Tunodo* | divizoù Roc'hiz |
| *Uoniq* | heol |
| *Vilach* | ar Roc'h |
| *Vitam* | gwin-ardant |
| *Water* | dour |
| *Wateriñ* | staotañ |
| *Zer (asined)* | avaloù |
| *Zousilh* | died |
| *Zousilhaden* | gwerennad |
| *Zousilher* | mezvier |
| *Zousilh-hir* | sistr |
| *Zousilh-lano* | gwin-ardant |

Pennad moulet war levr N. Kelien.

## UN DIVIZ WAR AN DOENN

— *Tremenet ê ann daouzeg abostol ?*

— *Minson !*

— *Gourd ê ober grallik pa ve et ann ostand ar c'houez.*

— *Kelien ! ann ambrellin ê !*

— *Minson oc'h da lugna. Eun daounen ê, deuz ar vilach. — Uonik zo tomm; gourd ê d'ann taounenn mont war ar heoz.*

— Ha sonet eo kreisteiz ?

— Nann !

— Brav eo diskuizhañ pa vez ar pere'henn en ti.

— Tud !... ar mab eo.

— Fall oc'h da c'hedal ! Ur glaskerez bara eo eus ar Roc'h. — An heol a zo tomm; brav eo d'ar glo-c'herion mont war ar maez.

— *Gourtoc'h da botred ann tok-tok ober Moris ; minson vo an tariek.*

— *Goje, med ho ches a zo 'vel eur rup; bea oc'h eus eur choufrelezenn 'wit ma fopulo ?*

— *Minson !... rufan zo 'barz ar c'houez. Bos ! lugned ar wammel hag hi 'n eus lakat ann erlekin war he dron.*

— *Letez a vo 'ta d'ann talar bihan ? ma jes a chomo neuze da dunodi.*

— *Goje !*

— Bravoc'h d'an doerion ober netra; fall e vo ar gwerzh-butun.

— Ya, met c'hwi a zo evel un den pinvidik; ha bez' hoc'h eus un alumetezenn evit va c'horn

— Nann !... lan a zo en ti. Brav ! sellit hag he deus lakaet an Itron ar gleure'h war an trebez.

— Krampouezh a vo eta d'an adlein ? me a chomo neuze da gaozeal.

— Ya !

## GERIOU NEVEZ

| | |
|---|---|
| *Bechek* | avaloù-douar |
| *Bilienn* | boutailh |
| *Bla* | eur |
| *Bleoenn* | banne |
| *Boulonjer* | curier |
| *Brañk* | gwenneg |
| *Britio* | bragoù |
| *Budez* | boutailh |
| *Chargign* | kof |
| *Chein* | roued |
| *Chetig* | c'hoari |
| *Choflez* | pri-raz |
| *Dandeller* | luguder |
| *Dandelliñ* | straniñ |
| *Déz* | nann |
| *Didortañ* | dihuniñ |
| *Difoariñ* | diskuliañ |
| *Druilho* | pilhoù |
| *Greffañ* | aozañ un doenn |
| *Jalez* | laezh |



| | |
|---|---|
| *Kantouilhenn* | keben |
| *Kramponiñ* | aozañ un doenn |
| *Lamp* | munutenn |
| *Lap* | konikl |
| *Lugnerato* | daoulagad |
| *Lukenn* | fri |
| *Miroll* | goañv |
| *Pabienn* | maen-sklent |
| *Paladenn* | toenn |
| *Paladenner* | toenner |
| *Palanko* | treid bras |
| *Pesked* | arc'hant |
| *Picher* | penn |
| *Piffo* | bizied |
| *Pitartit* | yar |
| *Roleid* | morzhol toenner |
| *Rufan* | koad |
| *Rufanediñ* | klask koad |
| *Skas* | dle |
| *Skaso* | dive'har |
| *Skoiñs* | a-dreuz |
| *Spek* | drouk |
| *Tallenn* | taol |
| *Tannaid* | gwin-ardant |
| *Tarbara* | mous |
| *Tariadenn* | sigaretezenn |
| *Tezenn* | bourd |
| *Tubeil* | dube |
| *Mastrouilh* | matezh |

Un nebeut gerioù all a zo c'hoazh, a-dra-sur. Un enklask pizh a vefe ret ober evit o dizoleiñ.

## KOMZOU KLEVET ER ROC'H

| | |
|---|---|
| *Bimbiñ ' zo eun talar miñson.* | Avaloù-douar a zo ur pred tanav. |

| | |
|---|---|
| *Mont beoz da Gerneo.* | Mont war ar maez. |
| *Eur vilhez gourd eus ar villach.* | Ur plac'h kaer eus ar Roc'h. |
| *Da glangour ! kelien minik ' zo.* | Serr da c'henou ! bugale a zo. |
| *Mont a ran d'am flitour.* | Mont a ran d'am gwele. |
| *Mat ê ar c'housaj ? — Miñson.* | Ha mat eo ar boued ? — Nann. |
| *Ma jes an eus granig.* | Me am eus naon. |
| *Hemañ ê Yann al Lorans; iennet e vez alies.* | Hemañ a zo genaouek; touellet e vez alies. |
| *Ho ches a zo letezen.* | C'hwi a zo diot. |
| *Laka lanteoz war an eltriz.* | Laka amanenn war ar bara. |
| *Eur banac'h loko en o pipi ? — Goje; pe ur banac'h izabel.* | Ha bez' ho po ur banne gwin-ardant en ho kafe? — Ya; pe ur banne rom. |
| *Emañ ar raton er c'houez Doue.* | Ar beleg a zo en iliz. |
| *Mont a rez d'an dunig ?* | Mont a rez d'an oferenn ? |
| *Ho ches a zo poiñser.* | C'hwi a zo laer. |
| *E jes ac'h a da rufanediñ.* | Eñ a ya da glask koad. |
| *Sifernet ê Yann gant zousilh hir.* | Mezv eo Yann gant sistr. |
| *Hirie ' zo talar gourd : kig bruant.* | Hiziv a zo ur pred mat : kig labous-yar. |
| *An ostant ne ra ket tariek.* | Ar perc'henn ne ra ket gwerzh-butun. |
| *Gourd ê trotaj ar wammel.* | Mat eo soubenn ar wreg. |
| *Eur vleoenn az po ? — Goje.* | Ur banne ho po ? — Ya. |
| *Pet bla ê bremañ ? — Nao bla hag ugent lamp.* | Pet eur eo bremañ ? — Nav eur hag ugent munud. |
| *Emañ ar paludenner o kramponiñ gant pabienno kozh.* | Emañ an toer oc'h aozañ un doenn gant meinsklent kozh. |



| | |
|---|---|
| *Pesked a vo . — Neubet; miñson ê an tariek; jes an anjez a zo spek; difoar deañ.* | Arc'hant a vo ? — Nebeut; fall eo ar gwerzh-butun; an tad a zo drouk; diskleri dezhañ. |
| *Ro un dariadenn din. — Rufan an eus ho ches ? — Goje.* | Ro ur sigaretezenn din. — Tan hoc'h eus ? — Ya. |

# AN TREC'H

## Stad an arnodenn e-pad c'hwec'h miz kentañ 1943

Kendalc'het o deus arnodennoù an Trec'h da vezañ dalc'het reizh e-pad ar c'hwec'h miz-se. Pemp arnodenn a zo bet dalc'het, koulz evit an Trec'h Meur hag evit an Trec'h Kentañ : div wech e Roazhon, div wech e Paris hag ur wech e Naoned. N'eus bet arnodenn ebet e Breizh-Izel !

### TREC'H MEUR

Unnek den o devoa lakaet o anv evit tremen (1941 : 8; 1942 : 12). Holl int bet kavet barrek da c'hounit (1941 : 6; 1942 : 10). Setu anvioù an Drec'hourien nevez :

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre » ha graet dezho meuleudi ar varnerien :*

An Ao.Ao. Yann Piette (Roazhon, 27-6) ; Andrev Guilcher (Naoned, 4-4).

*A zo bet degemeret ivez gant ar meneg « mat-tre » :*

An Ao. Jos Youinou (Roazhon, 27-6).



*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat » :*

An Ao.Ao. Andrev Latimier (Paris, 20-6); Paol-A. Philippon (Paris, 20-6); Youenn Olier (Roazhon, 6-2); Gweltaz Bernier (Roazhon, 27-6).

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat a-walc'h » :*

An Ao.Ao. Andrev Geffroy (Roazhon, 22-6); Jul Conan (Paris, 20-6); Alfred Goasdoue (Paris, 20-6).

*A zo bet degemeret c'hoazh :*

An Ao. Charlez Kalenneg (Paris, 31-1).

War an unnek den o deus gounezet an Trec'h Meur e oa seizh hag o devoa gounezet an Trec'h Kentañ en araok.

### TREC'H KENTAN

Daou zen ha tregont o devoa lakaet o anv evit tremen (1941 : 33; 1942 : 35). Tregont a zo bet degemeret (1941 : 25; 1942 : 26). Setu anvioù an Drec'hourien nevez :

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre » ha graet dezho meuleudi ar varnerien :*

An Ao.Ao. Erwan Tangi (Roazhon, 18-2); Per Geraud (Paris, 20-6).

*A zo bet degemeret ivez gant ar meneg « mat-tre » :*

An Ao.Ao. Andrev Latimier (Paris, 31-1); Per Roy (Roazhon, 27-6); Gweltaz Bernier (Roazhon, 18-2); Emmanuel Delahaye (Naoned, 4-4); Pol ar Gourriereg (Roazhon, 27-6).

An Dim. Mari Kemener (Paris, 31-1).

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat » :*

An Ao.Ao. Fred Moyse (Naoned, 4-4); Loeiz Feutren (Roazhon, 23-6); Herri Ar Floc'h (Naoned, 4-4); Guy de la Jaille (Paris, 31-1); Roparz Samzun (Paris, 20-6); Rojer Baron (Paris, 20-6); Rene Chalm (Paris, 20-6); Youenn Mokaer (Paris, 31-1).

An Itr. Gwilcher (Naoned, 4-4); Janed Ar Moal (Naoned, 4-4).

An Dim. Paola Grandhomme (Paris, 31-1); Yvette Pochat (Roazhon, 27-6).

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat a-walc'h »:*

An Ao.Ao. Yann Tymen (Roazhon, 27-6); Yann Chanteau (Roazhon, 30-6); Herve Boterf (Naoned, 4-4).

An Dim. Marc'harid Riou (Paris, 31-1).

*A zo bet degemeret c'hoazh :*

An Ao.Ao. Leon Toulemont (Paris, 20-6); Aleksandr Russon (Naoned, 4-4); Roparz Barre (Paris, 20-6); Andrev Bihan (Paris, 20-6); Loeiz Gervennou (Roazhon, 30-6).

An Dim. Nouela Ollivier (Roazhon, 27-6).

TI-MOULEREZH AR C'HREIZ — ROAZHON

*Ar Merour :* Y. DREZEN.